# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek
*renet gant Roparz Hemon*

Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur
(Broiou estren : 25 lur)

*Renerez ha mererez :*
B. P. 75, Brest (K. R. 96-38, Roazon)
*39 bis, straed ar C'hastell, Brest*

Niv. 22 - HANV 1930

TAOLENN

# War Dreuzou Trede Bloavez Brezoneg ar Vugale

Setu daou vloavez abaoe m'eo bet krouet gant *Gwalarn* « Brezoneg ar Vugale ».

Lakaomp amañ e luriou talvoudegez ar profou bet hag al levriou kaset bep tri miz :

| | | Profou | Levriou kaset |
|---|---|---|---|
| 1928/29 | Hañv ........... | 805 | 75 |
| | Diskar-Amzer ... | 1267 | 435 |
| | Goañv .......... | 538 | 992 |
| | Nevez-Amzer .... | 1312 | 970 |
| 1929/30 | Hañv ........... | 574 | 1671 |
| | Diskar-Amzer ... | 1538 | 586 |
| | Goañv .......... | 2073 | 588 |
| | Nevez-Amzer .... | 908 | 1261, 50 |

Ne gemer an niverennou-se o ster gwirion nemet p'o c'hendastumer evit pep bloaz :

| | Profou | Levriou kaset |
|---|---|---|
| 1928/29 | 3922 | 2472 |
| 1929/30 | 5093 | 4106, 50 |

Evel-se e weler splann n'o deus kresket ar profou e-pad an eil bloavez nemet 29,85 % hepken, tra m'o deus kresket ar c'hasadennou 66,12 %.

Arabat ankounac'haat ouspenn hon eus lakaet war roll profou kef « Brezoneg ar Vugale » an holl brofou gwitibunan bet gant *Gwalarn* abaoe daou vloaz, nemet unan, kaset a-ratoz-kaer evit unan eus hol levriou.

Al labour a zo dirazomp a zo kalet. N'eus ket pell, evit gwir, ez eo deut d'imp eur c'helou mat : digoret eo bet doriou ar skoliou kristen d'ar brezoneg en eskopti Kemper. Ar pep pouezusa, avat, a chom da ober bremañ : sevel levriou dereat evit ar skoliou-se.

Savet e vint. Savet gant *Gwalarn*. Hogen kalz amzer ha kalz arc'hant a vo ret. Amzer a c'hellomp kavout. Hag arc'hant ivez ma kar hor mignoned.



D'EUR PLAC'H YAOUANK
O KUTUILH BLEUNIOU DA SERR-NOZ

Perak el liorz,
Damstrewet a noz,
Perak o kutuilh,
Habask bepred,
Eost diweza an deiz,
A vleuniou peurzigoret gant an heol o kimiadi ?

War wrimenn an noz,
Stouet da benn,
Poellek ha fur,
Perak o tibab,
Ar gened varo,
Pa gren an oabl gant skleuriou espar dianav ?

Perak er skeud,
O plac'hig aketus,
Enkik, bihanik,
O kas a vriadou
Ar gened aner,
D'ar c'hambrou serret-mat,
Tra ma troiell a-us ar c'horoll sebezus-flamm ?

ROPARZ HEMON.

## SKRIVSONEREZ

Eus va harlu,
da Roparz Hemon.

### I

*I would like to know why*

N'hellan ket sellout ouz eur plac'h er straedou
hep soñjal dioustu en he c'hened kuz ...
Ha nann e kened he c'horf nemetken,
e bleuñv hec'h izili,
en he divronn gaer gwenngen,
en he c'hig kevrinusa,

mes ivez en hec'h ene a bar 'n he daoulagad,
boull-strink
evel neñv sklaer-heol hizio an deiz, a ger !
e splannder hec'h ene dibec'hed
dic'hortoz-krenn a c'houezoni an den,
er c'hlanded marzus-se a eskella he c'herzed ...

N'hellan ket ... ha nec'het e choman ...
rak ma toug o c'horfou poaniou ker kriz d'ezo,
e kalon o ene e verv eur boan vrasoc'h ...
Pe c'hour a lavaro dizaon tristidigez e wreg
war-lerc'h eun noz karantezus ?
Re gar-e-unan eo an den, ha balc'h, avat ...

N'hellan ket ... me ' garfe goût perak ...

### II

*Talking to the moon*

Noz, degas d'in ar peoc'h douna ...
Emaoun aspledet dirak al lenn-vor,



al loar o sevel,
elienadur strinkel he luc'h war goummouigou di-
welus,
va ene o treuzigella ...
A zous ! dousig koant va c'halon, pelec'h out ?
Ha pa vefen eur barz romantel d'az kervel
em gwerzennou sklintin
tevel ' rafen
gant priziusoc'h emañ an noz loarsklaeriet
d'an eneou skuiz-se ...

Sell lagad-se an noz a dro en oabl,
sell ar ginklenn-se o c'hoari gant skerbou lostou-
kizier,
sell-hi 'ta, evel eur bladenn sonskriverez taolet
a-dreuz neñv,
jazz-tredan an Aether doueel ...
karout a ran dreist kan klemvanus ha farzus ar
saksofoniou
ha c'hoarzadegou hollderez a reont a-wechou,
damzenel ...

Tougn e teu prim avat beg nadoz va spered
hag evel eur rebech chourikat ' ra neuze
en eur rimia ervenn gamm-digamm ar geriou ...
gwell eo d'in chom digomz, neketa, loar dic'hoarz ?
ma teuio karantez en-dro betek ennoun
pa darzo 'n deiz ...

## AL LENVEREZ

Linenn c'hlan he c'hein a ziwez e difronkaden-
nou,
mammenn aour he bleo a-fuilh a veuz he leñvou
dremm ouz palv,
pleg hec'h ilin, dournell anforenn he glac'har,
a c'halv
an amvoud diwalleur sioul e beoc'h dibar ...
Divronn leun o gwennded gand an dristidigez,
died mab-den,
kof dizouger mes gwentrou an anken,
daoulin fruket gant poan a bouez,
ha luc'h an deiz digar war he diskoaz flourgen ...



## Y MAE 'R ENETH YN CANU YN Y TY

Emañ ar plac'h yaouank o kana en he zi,
mouez ebet war glev er bed en-dro d'ezi
nemet a-bell va c'halon, — a zaoulamm
evel eun ebeul pennfollet.
Eul lamm,
ha me hag azeza en he c'hichen ; ha ' tav
ar c'han. A ganit ! kerat levenez pa sav
stivell sklintin, glan evel strink, ho mouez
kanit ! netra par d'ar ger beo.
E-touez
reustl ha strafuilh ar vuhez, avel glouar ha fresk
ho komzou karantez, a vaouezed ! a gresk
ezomm dianzavus hon ene kriz
a zouster hor c'helc'hfe didrec'h,
dibriz,
ha digavus, allas ! digavus er bed-mañ...
« Daoust hag eur pok em bo bremaik ma kanañ ? »

## FEDELM

Fedelm an diouganerez, perlezheñvel he dent,
a dremen e-biou d'in :
« A zen yaouank, marvet int holl hag az karent,
kerz a-gevret ganin ! »

Ha me ha mont. Dispar c'hoarz beo he daoulagad,
dispar gwennded he bronn,
dispar tan he fokou a dalv evidoun glad ...
gwevn he dioubar 'vel onn ...

Ha mont davet yaouankiz flamm-flamminus an deiz
a-hed an noz gant spi,
evel daou amourouz, va brec'h ouz he dargreiz.
« Ha warc'hoaz, petra ' ri ? »

« Petra ' rin ? netra 'vat : eun huñvreer ma 'z oun !
koueza er vuhez noaz,
fero ha digened, e-lec'h ar spered doun
ha meizerez dinoaz.

Sed a rin, rak ret eo d'in gounit va buhez.
Diouganerez diharz,
ha biken e welin diwez eur seurt truez ?
rak buhez am argarz ... »

Respont ebet ouzin, ha Fedelm ha steuzia,
ha me va unanik.
Petra ober ? Mont laouen d'ar maro. Sternia
strink an noz birvidik ...

G.-B. KERVERZIOU.

## KOROLL AR SPEREDOU

noz ha sioulded
kan ar raned el lagenn ar gliz gleb o tiskenn
koumoulennouigou alaouret
tiez kêriou devet
en noz war ar blenenn

kan ha koroll
ar Speredou war ar garreg
koroll ha kan

ar bodig beuz a bed
a ene enaouet o kana meuleudi
gouel tano ar moged
anao ennañ 'zo kroget
en noz o tiskenn a zudi

lamm ha gourlamm
ar Speredou war ar garreg
gourlamm ha lamm

trouzig sklintin
dianav da gleved mab-den
ar goueliou skinus
leun a gevrin
en noz e daskren ar stered

koroll
ar Speredou war ar garreg
koroll ar speredou

Kan ar stered
er volz divent a zoueeliez
hesonerez ar c'horoll
d'ar speredou divarvel
en noz sioul ha santel

laouen hag ankeniet
ar Speredou war ar garreg
skañv ha dreistbedel

neui 'ra nask noaz an noz
ar sklerijenn doueel lazet ar preñvig lugernus maro
ne welan mui o goueliou treuzwelus
ne glevan mui o c'han a hiraez
en noz a ziskenn teñval meurdezus
em c'halon.

G. DEWI.

# Ar Maro evit Breiz

NOTENN

*Oberour ar romant-mañ, evel ma oa skrivet en e stumm kenta, o kas e oberenn da WALARN, a lavare :*

*« ... N'em eus ket nemeur a spi e vo degemeret ganeoc'h. Savet eo evit ar bobl, ha n'eo ket an doare lennegez a vez kustum lennerien ho keladouenn da gaout. Heñvel eo kentoc'h ouz ar romantou a vez kavet e traoñ pajennou ar c'helaouennou pemdeziek. Koulskoude, grit gantañ ar pez a garit. »*

*Lennet em eus ar romant. Ha goulennet em eus digant an oberour an aotre d'e embann, gant kemmadennou.*

*Roet eo bet d'in an aotre. Hogen pedet oun bet da lakaat va ano.*

*An oberour a lavar ouspenn :*

*« N'em eus ket desket ar brezoneg ez vihanik. Hen desket em eus e GWALARN, e levriou GWALARN hag e Skella Segobrani, hep ankounac'haat*

*Feiz ha Breiz ha levriou koz evel Emgann Kergidu. N'oun ket atao a-du gant GWALARN evit pez a sell ar yez lennegel. »*

*N'em eus ket nemeur kemmet brezoneg va c'henlabourer, pe gentoc'h va c'hentlabourer. Ar c'hemmadennou am eus graet a zo dreist-holl e steuenn ha frammadur an danevell. Mar deo pelloc'h ar romant diouz an Istor gwirion eget ma oa da genta, me eo a zo kablus.*

*Kement-se a lavaran evit ma vo meizet mat perz pep unan ac'hanomp hon-daou.*

R. H.



PENNAD I

## An den dianav

D'ar 27 a vezeven 1791 e oa trouz bras e Maner Gwiomarez.

Abaoe ar mintin an ti a oa leun a soudarded, soudarded ar 36-vet rejimant a Vro-C'hall, gant eur c'habiten ha daou gomiser kaset gant ar gouarnamant.

Urz a oa bet roet eus Paris da furchal an ti.

Ar soudarded o doa kuitaet kêr Lambal e-pad an noz. Rak ret e oa d'ezo ha d'ar re a oa en o fenn erruout e Maner Gwiomarez a-raok ar gouloudeiz, pa ne vije den ebet c'hoaz war zihun.

Eus Lambal da Vaner Gwiomarez, n'eus ket diou leo hanter. Hogen diou leo hanter a-dreuz koad, dre wenodennou bihan ha diaes.

E gwirionez, ar soudarded o doa kavet an doriou prennet hag ar stalafiou serret war an ti.

Kerkent ha degouezet, ar c'habiten en doa lakaet e baotred tro-war-dro d'ar Maner, evit na c'hellje den tec'hout dre eun tu bennak, a-zehou, a-gleiz pe a-dreñv.

N'o doa ket ezomm koulskoude da skei ouz an nor-dal evit kaout digor. Rak ar chas er porz o doa graet eur chologi gouest da zihuna tud vouzar.

Hag abaoe ar mintin eta, e oa ar soudarded hag o renerien oc'h eilpenna kement tra a oa en ti, eus ar c'hao betek ar c'hrignol, hep ankouna-

c'haat ar marchosiou, ar c'harrdiou hag ar c'hrevier.

.....................................................

Azezet war he skabell o pelliat avalou-douar dirak oaled vras ar gegin, Mikaela, ar geginerez koz, ne echue ket da glemm. Grozmolat a rae etre he dent, — pe gentoc'h, peogwir ne chome ket kalz dent en he genou, — etre he c'hig-dent hag he muzellou.

Soazig, ar vatez yaouank, azezet war eur gador, a selaoue, hep ober netra.

— Ya, a lavare Mikaela, an traou-se ne c'hoarvezent ket en amzer gwechall. Neuze e oa ar Vretoned ar vistri en o bro. Ha ne weled ket ar Frañsizien o tont da laerez ha da skrapa madou an dud onest, da gas anezo d'ar prizon ha da rei enoriou hag uhela kargou ar vro d'al livastred. Evel ma lavar an Aotrou, ra chomo ar Frañsizien e Frañs hag ar Vretoned e Breiz, ha ne vo ket a drubuilh.

Juluan, ar mevel, a oa deut e-barz ar gegin e-pad ma komze Mikaela goz, a lavaras d'ezi a vouez izel :

— En ano Doue, mamm Vikaela, tavit, pa na ouzoc'h ket piou a c'hell klevout ac'hanoc'h. Gouest e vefec'h da lakaat an hailhoned daonet-se da baka an Aotrou Gwiomarez ha d'hor paka holl war ar marc'had.

— Gwir a-walc'h e lavarit, Juluan, a respontas ar geginerez, mes n'oun ket evit kuzat va soñj.



Hag ouspenn, n'eus ket unan eus ar re-se a c'hell kompren ar pez a lavaran, pa na ouzont ket yez ar vro-mañ.

— Taolit evez, Mikaela. Enebourien hon eus estreget ar Frañsizien. E-touez ar Vretoned ez eus trubarded daoust ma kredomp, ha zoken muioc'h eget ma kredomp marteze. Hag an drubarded-se, mamm Vikaela, n'o deus ket eur gwiskamant d'o lakaat disheñvel diouz ar re all, ha kompren a reont yez ar vro.

— Jezuz Maria ! a huanadas Mikaela, gwir e lavarit adarre, Juluan. Ha pa ne vefe nemet an daou-se, « komiserien » ar gouarnamant, mar plij, hag i daou baotr eus Lambal, am eus anavezet pa ne oant ket uheloc'h eget va skabell. Bremañ int tud faro, war a gredont, hag e karfent tremen evit aotrounez vras. Unan anezo a zo kuzulier-kêr ! Hag egile n'ouzon ket petra. Nemet gouzout a ran ez int trubarded ha laeron. A-hendall ne vefent ket mignoned gant ar Frañsizien !

Eun trouz a voe klevet war laez, evel eun dra bennak o koueza.

— Klevit ! eme ar geginerez. Emaint e kambr an dimezell Agata. Emichañs o deus taolet d'an draoñ hec'h armel vihan. Paour kaez dimezell ! N'eo ket hi da vihana a c'hell ober kalz droug d'ezo, ken karantezus ha ma 'z eo, ha dous evel eun oan.

— Arabat d'eoc'h kredi, eme Juluan, ez eo an Dimezell eur plac'h aonik evel ma 'z eus kement e-touez ar re eus he renk. Kavout a ra d'in er

c'hontrol n'eo ket unan da veza spontet buan. N'eus ket evel an dud dousik ha sioul evit beza kalonek alies. Gwelet em eus anezi...

Hogen ne echuas ket. Fanch Vras, ar jardriner, a oa deut d'e dro e-barz ar gegin.

Sellout a reas Fanch tro-war-dro gant e zaoulagad bliou evel daoulagad eur c'haz, dindan e dal goloet gant bleo rouz rodellek. Neuze e lavaras gant e vouezig skiltrus evel mouez eur c'holist :

— Den ac'hanoc'h n'eu deus gwelet va fal, am eus lezet amañ dec'h a-dreñv d'an nor ?

Hag hep gortoz ar respont ez eas e-unan-penn da welout.

Ne gavas netra.

Mont a reas kuit evel ma oa deut.

An neb en dije gwelet ar sell a daolas Juluan ouz ar jardriner pa 'z eas er-maez en dije divinet raktal ne oa ket nemeur a garantez etre an daou zen.

..................................................

E kambrou uhela an ti e oa eun abadenn all.

An daou gomiser eus Lambal a oa azezet e-kreiz ar sal vras, o sellout ouz eur bern paperiou skignet war an daol.

Pemp soudard a oa o vont-dont, o ligeri an armeliou hag o teurel war ar plañchod kement tra a oa e-barz.

An Itron Gwiomarez a oa war he c'hador-vrec'h. Stouet e oa he fenn, ha ne weled ket he dremm. kuzet gant he bleo gwenn kribet uhel ha rodellet



evel ma veze ar c'hiz en amzer-se. Krog e oa he dourn dehou e penn ar vaz a servije d'ezi da vale. Krena a rae an dourn-se hag ar vaz a grene gantañ.

Katell, ar plac'h a gambr, hi, n'he doa ket kalz aon rak ar soudarded. E pep lec'h ma 'z aent ez ae ivez war o seuliou, evel eur c'hi o tifenn madou e vestr. Lavaret e vije zoken e oa ar soudarded o doa aon razi, daoust ma klaskent ober goap. Mes Katell a oa kreñv hag hardis a-walc'h da zerc'hel penn ouz ar rejimant.

Eun den hepken a chome difinv e-mesk ar strafuilh. An den-se a oa mestr an ti. Edo en e sav e-tal an daou gomiser, kroaziet e zivrec'h, stardet e vuzellou. E benn a oa unan eus ar pennou kaerse a weler a-wechou gant ar Vretoned koz : bleo gwenn hir, daoulagad sklaer, eun tal uhel, eun elgez start, war an dremm liou ar vadelez mesket gant an nerz-kalon. Mentel-uhel e oa ouspenn ha ledan e ziouskoaz.

An daou baotr stouet war o faperiou hag ar soudarded a Vro-C'hall ne oant ket brao en e gichen.

E gwirionez, a-boan ma kredent sevel o daoulagad da sellout ouz an denjentil koz.

Mestr an ti n'en doa ket lavaret d'ezo eur ger. N'en doa ket respontet unan eus o goulennou.

Komz a rae an daou Lambalad a vouez izel.

Ne oa ket diaes gwelout n'o doa ket kavet ar pez a glaskent.

Kehiten ar soudarded a antreas.

— Aotrounez, emezañ en eur saludi, furchet hon eus ar c'hriguol.

An daou gomiser a savas o fri.

— Furchet hoc'h eus ivez an douribell ? eme ar c'hosa anezo.

— Furchet hon eus an douribell.

— Ha n'hoc'h eus kavet netra ?

— Netra, Aotrou.

— N'eus den ebet eno ?

— Eo, Aotrou, ar vugale.

Eun hirvoud a voe klevet o tont eus korn ar sal, e-lec'h ma oa kador-vrec'h an Itron Gwiomarez.

Ar c'homiser a hejas e skoaz.

— Ne gomzan ket d'eoc'h eus ar vugale, emezañ, rustoc'h e vouez, evel unan o koll pasianted. N'hoc'h eus ket kavet an den a glaskomp ? An dra-se eo a c'houlennan diganeoc'h.

— Lavaret em eus deoc'h, Aotrou, a respontas ar c'habiten, n'hon eus kavet den.

Ar c'homiser a lezus e vrec'h da goueza war an daol.

Hogen e genseurt, a seblante kalz siouloc'h egetañ, a lavaras :

— Ne gredit ket ez eus eun toull, pe strad eun armel, ma c'hell eun den chom kuzet en eun tu bennak ?

— N'eo ket bras ar Maner, a respontas ar c'habiten, ha furchal a reomp abaoe ar mintin-mañ. N'eus den ebet kuzet amañ, prest oun d'hen toui d'eoc'h. Ha m'en dije unan bennak klasket tec'hout dre ar c'hoadou, paket e vije bet buan gant ar soudarded a ziwall an ti er-maez. Hogen, Aotrounez, va gwazed ha me a rank beza distro da Lambal hep dale, ha gant ho koñje e karfen loc'ha bremaik ac'halen, pa ne chom mui netra da ober.



— Ha ne vo ket re abred, eme mouez Katell, kreñv awalc'h da veza klevet gant an holl.

Ar c'habiten a daolas outi eur sell kounnaret.

Mes ar Vretoned yaouank ne sellas ket ouz traoñ evit ken nebeut a dra.

— Marteze, eme ar c'homiser, an hini en doa komzet an diweza, emañ ar wirionez gant an Aotrou kabiten. Hor c'hefridi a zo graet. Deomp. Marteze eo bet paket pell 'zo an hini emaomp o redek war e lerc'h, hag emeur o c'hortoz ac'hanomp e Lambal hag o c'houlenn petra a chomomp da ober amañ.

— Deomp, eme neuze egile en eur sevel. Aotrou kabiten, galvit ho paotred ha buan !

A-benn eur pennad e voe klevet trouz ar soudarded o teredek er porz.

Ar c'habiten o lakaas war diou renk. P'o devoa en em goulet ez ejont kuit holl.

Klevet e voent o pellaat dre ar c'hoad.

.......................................................

Kerkent ha m'o doa ar Frañsizien dilezet an ti, daou grennard a zeuas e-barz ar sal vras.

Unan a c'helle kaout c'houezek vloaz. Egile a c'helle beza daou vloaz yaouankoc'h.

O-daou ez ejont d'ar red betek kador-vrec'h an Itron Gwiomarez.

— O mamm ! emezo.

Pokat a rejont d'he daouarn.

— Mamm, emezo, chomet omp en douribell evel m'en doa gourc'hemennet hon tad.

— N'eo ket ar c'hoant a vanke d'in, eme an hini yaouanka, da ziskregi eur fuzuilh evit diskar unan eus al laeron-se.

— Mall am eus, eme an hini brasa, da gaout seitek vloaz da vont en arme ar Brinsed evel va breudeur.

— Ha me, chom a rin da zifenn va bro gant va zad.

— Armel ha Jorc'h, a lavaras an Itron Gwiomarez, skuiza a rit ac'hanoun. Lavarit d'in kentoc'h pelec'h hoc'h eus lezet ho c'hoar.

— Hor c'hoar? eme an daou baotrig souezet.

— Ya, pelec'h emañ Agata? a lavaras ar vamm.

— N'hon eus ket gwelet anezi hizio, eme Jorc'h. Ne oa ket ganimp en douribell.

— Mes mont a raimp d'he c'herc'hat, eme Armel. Mar deo amañ n'emañ ket pell.

— Jorc'h hag Armel, me a zifenn d'eoc'h mont.

An daou vab hag o mamm a droas o fenn.

An tad eo en doa komzet.

Chomet e oa dilavar betek neuze. Eun dra bennak souezus a oa en e vouez, rak skrijet he doa he fried ouz e glevout.

— It d'oustu d'ho kambr, emezañ d'an daou baotr. Ha c'houi, emezañ d'e wreg, bezit dinec'h.

An daou baotr a sentas.

Raktal avat, Katell, a oa aet er-maez da ger-



c'hat Soazig hag ar mevel evit renka an dizurz, a zeuas en-dro, enkrezet-bras.

— Itron, emezi, den ebet abaoe ar mintin-mañ n'en deus gwelet an Dimezell Agata. Na Fanch na Juluan na Soazig na Mikaela goz n'int ket evit lavarout dre belec'h eo tremenet. Holl a gave d'ezo e oa en douribell gant an Aotrou Armel hag an Aotrou Jorc'h. Mes eno n'eus den ebet, ha n'eus den ebet en he c'hambr kennebeut.

An Itron Gwiomarez a glaskas sevel diwar he c'hador.

He fried a astennas e zourn da virout.

— Dalc'hit ho teod, Katell, emezañ, pa ne c'houlenner netra diganeoc'h.

Hag oc'h azeza dirak an daol, war unan eus ar c'hadoriou o doa servijet d'an daou gomiser, e kemeras e dal e palv e zourn, hag e chomas evel a-raok, dilavar.

.................................................................

Goustadik e kouezas an noz. Ar peoc'h hag ar sioulded a goueze ganti war Maner Gwiomarez, goude safar ha trubuilhou an devez.

Tavet e oa al laboused er c'hoad bras, ha kuzet e oa an heol, daoust ma chome sklaer an oabl.

Ne gleved trouz ebet, na ki o harzal, na marc'h o c'hourizinat, na den o kaozeal a vouez uhel.

Ar servijerien a oa aet, unan war-lerc'h egile, ne lavaran ket da gousket, mes d'o gwele. Rak pa vez strafuilhet ar spered, ne gousker ket mat. zoken pa vez brevet an izili.

Juluan en doa graet tro ar porz hag al liorz.

Morailhet en doa an doriou ha distaget ar chas. Neuze e oa pignet, da heul ar re all, betek e gambrig vihan dindan an doenn.

Armel ha Jorc'h a oa chomet pell amzer o kaozeal en o gwele. A-benn ar fin, avat, o doa en em roet da gousket o-daou.

Mestr ha mestrez an ti hepken a oa atao er sal vras.

Morgousket e oa an Itron Gwiomarez. Eur wech ar mare, eur gridienn a rede a-hed he divrec'h hag he diouskoaz. Neuze e tihune, hag e selle ouz he fried. Hogen hemañ a oa atao diflach evel eur maen, pe evel eur skeudenn goar, beuzet en e soñjezonou.

« Bezit dinec'h ! », setu ar pez en doa lavaret d'ezi.

Mes penaos e c'hellfe eur vamm beza dinec'h?... Ar soudarded... An ti furchet... Ha neuze, Agata, he bugel,... aet kuit... ha da belec'h ?

... He fried, heñ, a ouie ar wirionez.

... Ha c'hoaz,... marteze,...

An Aotrou Gwiomarez, a oa bet ken sioul e-pad an holl zevez, dirak an estrenien ha tud an ti, a seblante beza strafuilhet, bremañ ma oa deut an noz.

Sevel a reas eur wech da vont betek ar prenestr. Eno e sellas eur pennad hir ouz ar maeziou.

Dont a reas en-dro betek an daol. Neuze ez eas betek ar siminal. Klask a reas gwelout pet eur a verke an horolaj.



Re deñval e oa, emichañs, rak tenna a reas eun direnn eus e c'hodell da elumi eur gantol.

Laza a reas ar gantol dioustu, marteze gant aon da zirenka e wreg.

Dame'houde e tintas an horolaj : unnek eur.

Eur prenestr a oa chomet digor. E-tal ar prenestr-se ez eas erfin an Aotrou Gwiomarez da selaou.

.......................................................

Eur c'houitelladenn hir. Ha neuze, eur yudadenn hiroc'h c'hoaz, evel garm eur gaouenn.

Teir gwech e skiltras ar c'houitelladenn hag ar yudadenn-se dre an noz.

An Aotrou Gwiomarez a guitaas ar sal vras neuze.

War ar pondalez e kavas eun den.

Ar mevel Juluan e oa, gantañ eul letern war elum en e zourn.

Diskenn a rejont o-daou.

En em sila a rejont er-maez dre eun nor vihan a-dreñv. Treuzi a rejont al liorz betek ar gloued en traoñ.

Kuzet en doa Juluan e letern dindan e vantell.

Tri den a oa en tu all, e-tal eur bod-spern, eun tammig a-gleiz.

— Piou 'zo aze ? a hiboudas Juluan.

— *Mignoned ar C'horonal*, a respontas eur vouez.

Raktal e voe digoret ar gloued, hag an tri den a zeuas e-barz al liorz.

Juluan a anavezas an daou genta en deñvalijenn.

Unan a oa niz an Aotrou Gwiomarez, mab e genderv, Eliaz Tepod a Chaovinez, eur paotr yaouank ugent vloaz.

An eil a oa... Agata Gwiomarez.

Evit an trede, e oa eun den a war-dro daou-ugent vloaz. Starda a reas dourn an Aotrou Gwiomarez hep ranna ger.

Biskoaz n'en doa Juluan gwelet an den-se.

— Ma 'z eus unan, a soñjas trumm ar mevel, a zo bet ar Frañsizien hizio ouz e glask, klaoustre ez eo Hennez !

...................................................

Ar pez emaomp o vont da ziskleria bremañ a ziskouez mat petra a c'hoarveze en hor bro d'an ampoent.

D'ar 26 a vezeven 1791, da lavarout eo, der-c'hent an devez ma oa bet kement a reuz e Maner Gwiomarez, e oa degouezet Juluan war-dro serr-noz gant eur c'houer o tegas eul lizer da vestr an ti.

An Aotrou Gwiomarez en doa digoret al lizer raktal. Ha setu amañ ar pez en doa lennet :

*« M'emaoc'h e soñj rei herberc'h da unan bennak fenoz, diwallit. A-raok ar mintin e vo leun a Frañsizien en ho ti. Ma c'hellit rei kelou da « unan bennak », gwell a se. Emañ ar Frañsizien war hent Plankoed, dare d'e baka pa dostaio. »*

Ne oa netra ouspenn war al lizer, na deiz nag ano na merk ebet.



An Aotrou Gwiomarez a oa chomet mantret.

Peadra a oa da soñjal.

Ne oa ket da ober fae war al lizer, daoust ma oa deut en eun doare iskis, a-berz ne ouie ket piou.

A-hend-all, eur pej e oa marteze, da lakaat paka unan bennak eus an tiegez.

Ne vern penaos, an neb en doa skrivet al lizer a ouie eun dra a oa bet dalc'het kuzet mat.

Bet e oa kas unan en tu-hont da Blankoed, war arbenn ar beajour, — pe gentoc'h ar veajourien. Rak gouzout a rae an Aotrou Gwiomarez e oant daou.

Kas Juluan ?

N'oa nemetañ e-touez ar vevelien ma c'helled fiziout warnañ evit ar seurt kefridi. Hogen, Juluan a ranke chom : ezomm a vije anezañ antronoz marteze.

Piou neuze?

An Aotrou Gwiomarez ne oa ket an den da varc'hata pa oa ret ober dioustu. Anaout a rae e dud. An dibab a oa graet en e spered. E galon hepken a vire. Abalamour da se hepken e c'hortozas c'hoaz pemp munutenn a-raok mont da skei ouz dor kambr e verc'h.

— Deuit tre ! a lavaras mouez flour Agata.

Ar plac'h yaouank a oa daoulinet dirak skeudenn ar Werc'hez, o lavarout ar pedennou diwezan noz a-raok mont da gousket. Ar gantol o-kichen penn ar gwele a sklerijenne he zal hag he bleo hir melen.

Lavaret he doa « noz vat » dija d'he c'herent ha d'he breudeur.

Sevel a reas pa welas he zad.

— Petra 'zo ? emezi.

— Agata, eme an den koz, gouzout a rez eo aet da genderv Eliaz kuit ac'halen eiz devez 'zo.

— Ya, va zad, emezi.

O klevout ano Eliaz, eun dra bennak a oa tremenet en he daoulagad sklaer.

— Gouzout a rez, a gendalc'has he zad, emañ ar Frañsizien e Breiz, e pep kêr, e pep kroazhent ha betek e-kreiz ar c'hoadou.

— Ya, eme Agata. Lavarit buan, va zad.

— Eun dra 'zo na ouzout ket. Selaou mat ac'hanoun. Eur gefridi am boa roet d'ezañ da ober. Karget e oa da gerc'hat eun den ha da ambroug an den-se betek amañ. Touellet int bet, gwerzet gant eun trubard bennak. Ma ne c'hellomp ket kemenn anezo a-raok ma vint e Plankoed, emaint sur da goueza etre daouarn ar Frañsizien. Ezomm am eus ac'hanout.

— Prest oun d'ober ar pez a garit, va zad.

Mouez Agata a oa sioul-meurbet tra ma komze evel-se. Lavaret e vije zoken e komze gant plijadur.

— Anaout a rez ar vro, Agata. Kemer eur marc'h. Ma c'hellez tizout an hent bras etre Plankoed ha Dinam a-raok hanternoz, ne vo ket re ziwezat. Gra d'ezo ober eun dro dre Gersaoud e-lec'h mont da Blankoed. Gouzout a raint petra a vo da ober goude.

— Mont a ran, va zad.



— Selaou mat adarre. Den ebet en ti-mañ, nemedoun ha Juluan ne dle gouzout ez out aet kuit. Disc'hra da wele, evit ma kredo d'an holl ec'h eus kousket er Maner. Juluan a ziskenno gant da gempenn ar marc'h ha da zigeri d'it an nor-dal.

An den koz a chomas dilavar.

— N'eus netra mui, va zad ?

— Agata, emezañ o tostaat outi hag o lakaat eur pok war he zal, ne dlean ket kuzat ouzit e kasan ac'hanout d'ar maro marteze. Ha pardona a ri d'in ?

— Kement tra, zoken ar maro, a c'houzañvin evidoc'h, va zad.

— Evidoun... ? a hiboudas he zad. Klev, Agata, mar deo kollet an den a dlee dont fenoz, kollet eo ivez Breiz, kollet eo he frankiz. Ha goulenn a rafen bubez va bugel evidoun ?... Nann, Agata, evit Breiz.

— Kompren a ran, va zad. Evit Breiz...

.........................................................

Penaos e oa degouezet Agata Gwiomarez e poent, penaos he doa kavet he c'henderv hag an den dianav, penaos e oant bet degemeret gant kouerien, penaos e oant deut etrezek Maner Gwiomarez hag o doa bet kelou eus donedigez ha dispartí ar soudarded, kement-se a lavarfemp amañ ma n'hor befe ket traou pouezusoc'h da gonta.

Hogen ret eo d'imp tremen.

.........................................................

Donedigez an estrañjour, ar paotr hag ar plac'h yaouank, e-kreiz an noz, ne oa ket bet ken kuz ha m'en dije karet mestr an ti.

Antronoz vintin, kerkent hag ar goulou-deiz, mevelien ha mitizien bodet er gegin da zijuni ne oa kaoz etrezo nemet eus an den dianav hag ar pez a oa c'hoarvezet abaoe an derc'hent.

Juluan, a ouie muioc'h eget ar re all, a oa an hini a gomze an nebeuta.

Fanch Vras, ar jardriner, ne gomze ket kalz kennebeut, hogen selaou a rae.

Ar merc'hed, avat, a yae o zeod en-dro. Rak ar vuhez betek-hen a oa bet sioul hag heñvel a zeiz da zeiz e Maner Gwiomarez, ha biskoaz n'o doa gwelet kemend-all.

— Ne vefe ket brao, eme Gatell, ma teufe ar Frañsizien hizio da furchal.

— Me 'garfe gouzout, eme Soazig, petra e oa aet d'ober ganto an Dimezell Agata.

— Evidoun, eme Vikaela goz, me 'lavar d'eoc'h ez eus c'hoaz trubuilh da zont.

Eur vouez a lakaas trumm an holl da devel.

Eliaz Tepod eo a gomze :

— Soazig ha Katell, emezañ, hastit afo degas d'imp holl hon dijuni. Emañ an Aotrou, an Itron hag o bugale o c'hortoz.

An diou vatez, mall ganto kaout muioc'h a geleier da gonta d'ar re all en traoñ, a lammas buan diwar o bank, hag a zastumas prim-ha-prim an traou da gas war-laez.



Soazig a gemeras ar c'hig, ar bara, an amann hag ar gwin gwenn.

Katell a gemeras ar peurrest, o kaout evez da lakaat peadra evit an holl, ... hag unan ouspenn.

Mes buan e tiskenne adarre, o tegas en-dro eun asied, eur werenn, eur fourchetez hag eur goñtell.

An den dianav ne oa ket war-laez.

Lavaret e vije e oa pep tra evel kustum.

ALAN BRENN
ha ROPARZ HEMON.

*(da genderc'hel).*

# Eun Toull en Erc'h

C'houevrer 1917. En noz yen diloar, kefiou mac'hagnet ar gwez maro a zo en o sav, spezou difinv war an erc'h kalet-maen. Dre ma teu gant lez ar c'hoad, penn da benn d'eun doare hent doun, bremañ leun-kouch gant an erc'h, reder an unnekvet kompagnunez a verz, amañ hag ahont, eur gedour e toull e lochenn. N'eo bet na hir na tenn al labour sevel seurt kledouriou. Eur gwisked skourrou draillet a-dreuz d'an hent, eur gwelead douar war c'horre, hag an erc'h da c'houde da beurwiska pep tra gant e liñsel. Gwall-lemm e ve lagad an hini a c'hellfe lavarout epad an deiz ez eus tud o veva dre amañ. Gwir eo emaint a zaouiou, gourvezet en o riboulou, grounnet e krec'hin meot ha pallennou. En noz nemet ken e reont ged pep hini d'e dro. Labour all ebet. Kemennet eo bet d'ezo en deiz all klask digeri eur foz difenn eus an eil lochenn d'eben. Eun urz diboell n'ou ken. Kalet spontus eo an erc'h hag an douar dindanañ a zo skournet ken doun ma ne grog tomm ebet enno dant ar bigell.



Emañ degouezet ar reder stok ouz eul lochenn vrasoc'h.

— « Kaporal Duchemin ! » emezañ a vouez uhel », pelec'h emañ Erwan? Anvet eo da arouezier ar gompagnunez ».

— Gwell a ze evitañ ! » eme eur vouez a-dreñv d'ar pallenn a stank toull dor al lochenn. « Koulz e vo er bureo eget amañ ».

A-vouez uhel e komz c'hoaz Duchemin eur wech deut er-maez. Pell emañ an tokarnou plat ac'halen. O foziou-difenn a zo nouspet kant metr larkoc'h e doun kompezenn ar « Woëvre ». A-gleiz emañ kreñvlec'hig « Besonvaux », hag en a-dreñv hini « Hardaumont », war gribenn ar runiou, etrezo stankennou o tiskenn kompez wardu ar blenenn.

— « Erwan, « eme ar c'haporal da c'hedour an toull tosta », gwisk da harnez. Galvet out da arouezier ar gompagnunez. D'eun dra bennak e talvez d'it beza desket ar vicher warlene.

Dilavar e chom Erwan gant al levenez trumm a wask e galon.

— « Gallout a ri avat dont betek ennomp eur wech an amzer », eme ar vouez rust en eur bellaat ». Keit ha ma vo eur banne gwin e bidon ar skouadenn e vo eur berad evidout. »

— « Ne vankin ket ! » eme Erwan, staget endeo da rolla e ballenn war lein e sac'h. Eur sell a ra ouz Duchemin o steuzia en noz. Madelezus

dalc'hmat eo bet en e geñver an den-se abaoe an deiz eost ma tegouezas en e skouadenn warlene. Rust eo e gomz ha flemmus pa vez ret, hogen ne glever gantañ nemet aliou fur. Mar deo bet Erwan gourdrouzet tro pe dro eo dre ma 'z eus anezañ eun tamm kloareg re droet d'ober kentel d'an nesa. Lorc'hus, evit gwir, n'eo ket; hogen pa oar eun dra n'eo ket evit chom peoc'h hag an den reizet, a-wechou kosoc'h egetañ, a gav alies trenk ar banne. Tabut a zo bet savet er skouadenn meur a wech diwar se. Ahendall avat kamaladed int chomet holl, pep unan o lakaat e boan, nikun o lezel e samm war e amezeg. Ecun eo aet an traou ganto koulz lavaret a-hed eur wech.

Kenavo en deus lavaret Erwan da dud e skouadenn. Mont a ra dre ar c'hoad, gant ar wenodenn riklus, aet warni an erc'h da skourn, hag e teu da goun d'ezañ an aneriou heskinus a renas dre aze; al lammou paket e tro an hent gant eur post prenn pe zaou o vloñsa ar c'houg, pe eur roll orjal gourdreinek o vrouda ar c'hein; ar malloziou diniver o tarza war-du an oabl a-dre dent an dud skuiz maro. Huanadi a ra Erwan, evel pa ve divec'hiet-krenn. Echu an amzer-se adarre. Emañ en hent etrezek eur c'heo ma vo gallet kousket ennañ er goudor, keit ha ma vo sioul an traou da vihana. Hag e teu da goun da Erwan c'hoaz ar beurevez ma rankas, krignet gant al laou, dont er-maez eus e doull en erc'h, dibourc'ha e zilhad er yenijenn lemm ha tenna e roched truilhennek da frika gant e ivinou, e pep pleg anezañ, loenedigou hudur, ken teo ha greun riz, a sune d'ezañ e wad. Echu an amzer-se ivez. En derveziou-mañ e vo kavet moarvat eur c'hrez dereat da rei d'ezañ e lec'h e bilhou. Na pebez eurvad ar vuhez nevezmañ goude miziou mac'het gant an aneriou pemdeziek hag an eurveziou stank en toullou-ged!



Sed amañ ar c'heo, skoachet ouz tor ar run, tost da strad ar stankenn war lez all ar c'hoad. Kreñvlec'hig « Besonvaux » eo ar grugell rag-enep war ar run all. Diskenn trumm a ra ar wenodenn. Deut eo Erwan tre er c'heo. An hevelep serjantfourer a zo dalc'hmat er bureo; ar nederien avat a zo kemmet. Kaset eo Erwan diouztu davet ar c'habiten Renaud. Biken, her gouzout a ra, ne vo deut mat gant e ofiser evel en amzeriou kenta. Re en deus graet e benn e-unan. Yen e gwirionez eo an degemer. A vec'h ma seller outañ.

— « Amañ », eme ar c'habiten dizeblant, « n'ho pezo ket tro da arouezia netra, a gredan. Ho labour eta a vo mont en hent d'ho tro evel ar rederien. Klask eul lec'h a c'hellit er c'heo da gousket ».

Hag Erwan ha saludi. Eun tamm eo diaes e galon en e greiz. Ma! goudor ha tommder d'ar c'horf a zo amañ da nebeuta. Graio pep hini ar penn a garo, anvet eo !

— « Em zi emaoun », a soñj-ben en eur renka e harnez e penn ar fled orjal a zo anezañ e wele.

A zeiz da zeiz ez a an amzer e-biou. Eun nebeut paperennou a zo bemdez da gas a-gleiz hag a-zehou. Er c'heo gant ar daou reder e reer keusteurenn pa vez deut ar poent. Rak abaoe m'emaint er c'hornad-mañ n'hell dont betek enno tamm boued tomm ebet. Boestou sardined, silzig ha chokollad a vez degaset d'ezo. Ar bara hag ar gwin a vez peurvuia damskournet ha ne dalvezont netra. Hogen puilh eo an alkool kaledet er bureo. Aes d'ezo eta poaza chokollad pe gafe meur a wech bemdez. Gant eur berad gwin-ardant ebarz ec'h aozer eun died sounn hag a ro d'eoc'h nerz da vont da redek dre an erc'h, pe noz pe zeiz e ve anezi.

Meneg a zo da ziskenn e kazarniou dismantret « Verdun ». Eur baperenn ret a zo dioustu da gas d'ar c'homandant. Hogen koz eo an deiz ha ne deer du-hont nemet en noz. Dre ar wenodenn er c'hoad e ranker tremen. N'eus foz doun ebet. Gwelet e vezer gant an tokarnou plat a zo, en tu-mañ, e penn ar stankenn. Gwaz a ze! hizio ret mat eo mont. Eun tamm lusenn a zo. Tro Erwan eo da vale. Hag heñ ha krapa dillo gant ar wenodenn betek erruout en tu all da lein ar run. Trouz ebet. Ne weler den dre ar gouelec'h skournet, gwenn ha loued gant e wez maro bantet a bep tu.. .......

Buan eo aet Erwan. Buanoc'h eo d'ezañ c'hoaz dont en dro. Tanoaat a ra al lusenn. Deredek a



ra gant an diribin, tiz warnañ. C'houibanadeg ar bilienou mailhehor a vouskan d'e ziouskouarn. Gwelet eo bet. Mindrailherez an tokarnou plat a zo dihunet trumm. Evel eur c'honikl d'e riboul e sko Erwan etrezek ar c'heo. Stlaka a ra an tennou ouz ar gwez ha fuc'ha en erc'h. Poent eo. Emañ diruilhet ar paotr war e benn a-dreñv e strad ar foz difenn. C'hoarzin a ra ha sevel. Eur pennadig c'hoaz e c'houiban an tennou a-us d'e benn hag echu.

— « Tomm eo bet d'in! » emezañ en eur zont tre er c'heo.

Eur reder, ar Goff eus Montroulez, a zo endeeun o tomma eur gastelodennad kafe.

— « Tap krog ez kart », emezañ da Erwan. « Buan out deut ha mat ec'h eus graet. Tomm eo an traou amañ ivez! »

C'hoarzin a reont, hag en eur gas ar c'hafe bero d'e ziweuz e soñj Erwan sederaet :

— « Gwell eo beza amañ eget em zoull en erc'h! »

ABEOZEN.

# Danevell Varzus Sant Brendan

(*Kendalc'h*)

## XII

## ENEZ SANT AILBE

Dizeoria a reas ar venec'h. Endra ma pellae al lestr, ne chanas ket kor al laboused a gana : *Exaudi nos, Deus, salutaris noster, spes omnium finium terrae et in mari longe.*

E-pad tri miz, kaset-digaset e voe ar birc'hirined hep gwelout estreget an neñv hag ar mor. Ne zebrent tamm nemet bep eil dervez, ha c'hoaz ne zebrent nemet ken nebeut ha tra. En diwez, e tegouezjont a-wel d'eun enezenn ma teuas al levier a-benn d'o zostaat outi. Hogen p'edo ar vag war-nes skei ouz an aod, eur barr-avel kreñv he fellaas dioutañ. A-hed daou-ugent dervez e reas an ergerzourien tro an enez hep gallout douara. O veza diviet, aspedi a rejont an Aotrou ma truezje outo. Goude tri dervez tremenet er yun hag er bedenn, e teujont a-benn da dostaat ouz an tevenn hag e c'helljont lakaat al lestr da



vont e-barz eun ouf dres ledan a-walc'h d'e zegemerout. War an arvor e kavjont diou eienenn, an eil kailharet hag eben boull. Evel ma rede ar vreudeur etrezek an eienenn voull da zoura, gwaz Doue a lavaras d'ezo :

— Na ve ket e rajec'h an distera dizevender. Na gemerit tra amañ hep aotre al leaned doujus a chom en enez-mañ. Int-i o-unan a ginnigo d'eoc'h a galon vat ar pez na c'hellfec'h ket kemerout bremañ hep laerez.

E-keit ha ma talc'he ar birc'hirined kuzul diwar-benn an hent da zibab, eun den a gerzas daveto. Bez' e oa anezañ eur c'hoziad deut da benn pella ar vuhez; e vleo a oa gwenn evel an erc'h hag e zremm treuzwelus evel ar strink. Teir gwech e stouas betek an douar dirak gwaz Doue. Hemañ, o veza distouet anezañ, e vriatas hag an holl vreudeur a reas kemend-all. Ar c'hoziad, o kregi goude-ze e dourn Brendan, a ambrougas ar strollad d'ar manati a oa nepell diouz eno. War an treuzou, e c'houlennas ar sant digant e vlenier ma lavarje d'ezañ ano al leandi hag ivez ano ar manac'h a oa ar rener anezañ ; ar c'hoziad avat a roas hegarat d'ezañ da c'houzout dre arouezioù ez oa berzet outañ komz. An abad gwenvidik a veizas ez edo an tevel lezenn veur al lec'h-se ; kemenn a eure se d'ar vreudeur ha lavarout c'hoaz :

— Dalc'hit war ho teod, rak aon na ve menec'h an ti-mañ gwall-skoueriet gant ho fistilherez.

An nor a zigoras hag unnek manac'h en o dilhad-

iliz, en em ziskouezas, o tougen kroaziou. Kana a rejont ar werzenn-mañ : *Surgite, sancti, de mansionibus vestris, et proficiscimini obviam veritati. Locum sanctificate, plebem benedicite, et nos famulos vestros in pace custodire dignemini.*

Echuet gant ar werzenn, ar venec'h a roas an af-peoc'h d'ar veajourien, o denenas e-barz an ti hag a walc'has d'ezo o zreid en eur gana an antifonenn, *Mandatum novum do vobis.*

Da c'houde an abad a reas d'ezo mont e-barz ar predva en eur chom tavedek-striz. Goude d'ezo gwalc'hi o daouarn, pedet e voent, dre arouezioù, da azeza, ha, war c'hourc'hemenn ar priol, unan eus ar venec'h a lakaas war an daol baraou gwennsouezus, ha louzou-debri fresk-ilbouedus. An holl a gemeras lec'h ouz taol, renket mat, manac'h ha pirc'hirin a bep eil. Dirak pep daou-zen, ar breur a lakaas eur varaenn a-bez ha died. An Tad Abad a dorras an tevel evit pedi e herberc'hidi da zebri.

— Breudeur, emezañ, evit bremañ, e levenez an Aotrou, eun hanafad eus dour ar feunteun-ze ma vennec'h puñsa diouti ez-laer. Hag, o veiza c'hoant kuz ar berc'herined, e lavaras ouspenn :

— Evit an eienenn diboull hoc'h eus gwelet, he dour a vez klouar dalc'hmat hag ar vreudeur a ra gantañ da walc'hi o zreid.

Hag an abad ha kenderc'hel :

— Pelec'h e vez darbaret ar baraou a zebrit ? Ne ouzomp dare. Piou o degas e-barz hor c'hao ? Ne oar den. Ar pez a rankomp embann eo e vezont kinniget d'imp gant Doue dre hantererez kuz eur



c'hrouadur sentus bennak. Evelse e teu da wir evidomp ar c'homzou-mañ eus ar Wirionez: *Nihil deest timentibus eum.* Pevar breur warn-ugent omp amañ. Bemdez, daouzek baraenn a vez degaset d'imp, unan evit daou lean. D'ar sulioù ha d'ar goueliou, an Aotrou a ro da bep hini ac'hanomp eur varaenn a-bez. Koania a reomp neuze diwar ar pez a chom eus ar pred kenta. Pa voec'h degouezet, daou-gement bastadur hon eus degemeret. Ar C'hrist a bled er c'hiz-se gant hor bividigez aba vare Sant Padrig ha Sant Ailbe, hon Tadou-Meur, da lavarout eo, pevar-ugent vloaz ' zo. Ar gozni ha gwanderiou ar c'horf o deus ebanet a greski evidomp. Ar meuziou poaz n'int ket ret d'imp ken, n'omp ket gwasket gant gwrez an heol ha n'eo ket seizet hon izili gant garvder ar goañvou. Beva a reomp amañ e-giz ma vefemp e paradoz Doue. Ar spered a glask touella mab-den hag e gas d'ar maro n'en deus aotrouniez ebet war an ti-mañ. Pa son eur an oferenn pe al lidpedenn, kleuzeuriou hon iliz, ar c'hleuzeuriou-ze degaset ganimp eus hor mammvro, en em laka war enaou diouto o-unan hag a c'houlaou hep suna netra.

Da zibenn ar pred, e roas an abad an arouez voas hag an holl er-maez tavedek evit mont da drugarekaat. E toull-dor an iliz, e kejas ar birc'hirined gant daouzek manac'h all a zaoulinas pa dremenjont. Ha Sant Brendan ha goulenn :

— Tad abad, perak n'o deus ket al leaned-mañ debret ganimp ?

— Dre ma edoc'h ganimp, a eilgerias ar rener

doujus, ne c'helle ket ar gendaol hon degemerout holl war eun dro. Emaint bremañ o vont da breja, hag, a-druganez da Ragevez azaouezus-meurbet Doue, netra ne ray diouer d'ezo. Ni aval, eomp kerkent e-barz an iliz, da gana ar gousperou evit ma c'hello ar re a zebr en eil tro dont en hor goude d'ar c'hanlec'h raktal goude o fred.

Echuet gant ar gousperou, Sant Brendan a ergerzas an iliz. Bez' e oa anezi eur savadur peurgarrezek. Enni e oa eun aoter vras ha diou all bihanoc'h. Sklerijennet edo ar santual gant seiz goukoulestr ; tri a oa skourret dirak an aoter-veur ha daou all a c'houlaoue e-tal pep hini eus an aoteriou bihana.

Kalirou, pladennouigou, orseliou, ha kemend lestr all gouestlet d'an azeulerez sakr a oa graet e strink. Peder skabell warn-ugent a oa renket e stumm eun hantergelc'h en-dro d'an aoter, daouzek diouz an tu dehou ha daouzek diouz an tu kleiz. Edo kador-veur an abad etre an daou strollad.

Er manati, ne veze klevet na trouz na komz. Pa c'hoarveze gant eur breur kaout ezomm eus eun dra bennak, mont a rae dirak an abad, daoulina hag ober e c'houlenn dre arouezioù. An abad a groge en e vroud-skriva, a skrive war eun daolennig koar ar pez en doa Doue diskleriet d'ezan hag her roe da lenn d'ar goulennad. Sant Brendan a chomas pell hag hir o prederia war an doare-buhez-se. Evel m'edo an deiz o teñvalaat, an abad a lavaras d'ezañ :

— Tad, eomp d'ar predva. Poent ar pred



diweza eo. Amañ, ne c'hortozomp ket e ve kouezet an noz, rak skrivet eo: *Qui in luce ambulant non offendunt.*

Hag i da ober evelse.

Pa voe noz anezi, an holl a hastas da vont d'an iliz evit kana an adc'housperou.

— *Deus in adjutorium meum intende*, a stagas ar priol.

Ha bagad ar venec'h da emstoui evit ober gwazoniez d'an Dreinded Santel ha kenderc'hel : *Peccavimus, injuste egimus, iniquitatem fecimus ; tu, qui pius es, miserere nobis, Christe Domine. In pace in idipsum dormiam et requiescam.* Da c'houde e teuas ar salmou stag ouz an eurvez-se. Echuet gant al lidpedenn, ez eas ar venec'h en-dro pep hini d'e gellig, o kas peb a herberc'hiad ganto. Evit an ebed, chom a rejont en iliz da c'hedal donedigez ar sklerijenn vurzudus.

Sant Brendan a c'houlennatas ar Priol a-zivout reol an tevel, trechalet da c'houzout penaos e c'hellfe beza e teufe tud — hag i gwisket c'hoaz gant o c'hig — a-benn da ren eun doare-buhez ken peurvat.

Sed a voe respontet d'ezañ :

— Tad, anzav a ran dirak ar C'hrist n'en deus hini ac'hanomp, e-kerz hor pevar-ugent bloaveziad chomadur en enezenn-mañ, klevet mouez an den, er-maez eus an eurveziou a lakaomp a-gevret da veuli Doue. Komzet-digomzet ne vez ket etre ar pevar breur warn-ugent a zo bet bodet gant Doue en digenvezder-mañ. Kenbrezeg a reomp hepken

dre arouezíou bizied pe zaoulagad. Madelez an Aotrou nemetken a ro d'imp an tu da venel feal da lezenn c'haro an tevel. Gouzout a rit a-hend-all e poagnfe en aner dizoulou d'hon argadi.

Gouela a eure gwaz Doue o selaou ar geriou diweza-mañ.

— Tad, ha chom a c'hellimp ganeoc'h ?

— Nann, a eilgerias an abad ; hounnez n'eo ket youl Doue. Hogen, da betra e talv va goulennata ? Daoust ha n'en deus ket an Aotrou diskuliet d'eoc'h kement a dle c'hoarvezout ganeoc'h ?

Evel ma edo an daou sant o paouez kenbrezeg, eur bir entanet a zeuas-tre dre ar prenestr, hag a yeas kuit dre an hevelep hent goude enaoui ar c'hleuzeuriou skourret dirak an aoteriou.

— Ar poulc'hennou leskidik-se, a zisklerias an abad, ne vezont ket devet gant ar flamm. D'ar beure, pa vezont bet mouget gant tarz an deiz, aner e ve d'eoc'h klask en-dro d'ezo distera roudenn ludu, rak skedi a reont diwar eur sklerijenn speredel-krenn.

Ha neuze Sant Brendan :

— Penaos e c'hall eur flamm dizanvezenn leski e danvezenn eur c'horf ?

Hag ar c'hoziad hag eilgeria :

— Ha lennet n'hoc'h eus ket e welas Moizez eur vodenn hag a oa war enaou hep beza devet ?

— Em eus.

Hag ar priol azaouezus :

— Pleustrit gant mirout atao en hoc'h ene sklerijenn ar feiz, rak d'an evezicien eo e vez roet ar gurunenn.

Pa darzas an heol, Brendan a c'houlennas an aotre da gimiadi.

— Nann, a respontas d'ezañ ar c'hoziad. Lida a rankit ganimp Ginivelez an Aotrou, hag hol laouenaat dre chom amañ betek dibenn eizvetez ar Rouaned.

Chom a reas eta an Tad doujus hag e geneiled en enez Sant Ailbe.



## XIV

## AN DOUR A ZEGAS AR C'HOUSKED

Antronoz eizvet deiz ar Rouaned, e kendalc'has ar birc'hirined gant o hent, gounezet ganto bennoz Vreudeur an Tevel. Al lestr, na oa skoret na gant ar ouel na gant ar roeñv, a gantreas tu pe du betek deiz kenta ar C'horaiz. An deiz-se, abred, ar venec'h a spurmantas eun enezenn na hañvale ket beza re bell hag e stagjont da bleustri kalonek evit he diraez, rak ar bevañs kaset ganto eus manati Sant Ailbe a oa diviet abaoe tri dervez hag hantervaro edont holl diwar naon ha sec'hed. Ar vag o veza aet eharz eun oufig, ar sant a vinnigas lec'h an dilestra hag ar bagad a ziskennas war ar sec'h. Nepell diouz an tevenn, ar birc'hirined a gavadennas eur feunteun ma kreske en-dro d'ezi a bep seurt geotennou ha louzou-debri. Peurvoull oa an eienenn. Eur c'han ma c' hoarie ennañ pesked

dishеñvel e-leiz, a zegemere an dreist-muzul anezi hag e gase d'an aod.

— Breudeur, eme Vrendan, goude lakaat ar boan warnoc'h, Doue a ro deoc'h ar gopr. Kemerit pesked kement ha ma 'z eo ret d'hor c'hoan ha lakait-i war ar billig. Dastumit ivez geotennou hag al louzeier-debri-ze a zo bet prientet gant an Neñv evit e wizien.

Hag ar venec'h da senti difre; hogen, evel ma edont o vont da buñsa diouz an eienenn evit terri o sec'hed, an Tad doujus a gemennas d'ezo kementmañ.

— Na ve ket ez evfec'h eus an dour-ze nemet dilontek-meurbet, rak aon na zegasfe d'eoc'h eun diaester-korf bennak.

Ne reas ket ar vreudeur hevelep stad eus ar c'homzou-se. Hiniennou ne gemerjont nemet eun hanafad dour; re all avat a gemeras daou ha bez' e voe en o mesk a gemeras tri zoken. Ne zaleas ket eur morvitellerez da goueza war an holl everien, hag e padas tri dervez ha teir nozvez evit eur re, daou zervez ha diou nozvez evit re all, eun dervez hag eun nozvez evit ar pep all, diouz ar c'hementad dour o doa kemeret. Ne chanas ket Brendan, epad an tri dervez, a bedi Doue evit ar vreudeur o doa en em lakaet en hevelep argoll. Pa voent dihunet holl, e lavaras an abad santel d'ezo :

— Breudeur, pellaomp diouz an dachenn risklusmañ, bete gout na c'hoarvezfe ganimp reuziou keuziusoc'h c'hoaz. Eun dizoan en doa Doue roet d'imp ha he lakaet hoc'h eus da drei en hoc'h enep. It eta



er-maez eus an enezenn-mañ. Kasit ganeoc'h peadra a-walc'h a besked da c'hellout preja bep trivet dervez; kemerit ivez eul lestrad dour evit pep den hag eur maread bras a-walc'h a louzou-debri.

Sevenet ganto ar gourc'hemennou-se, ar birc'hirined a stegnas ar ouel hag a bellaas war-du an hanternoz. A-benn tri dervez ha teir nozvez, an avel a c'houzizas krenn hag ar mor a zeuas ken sioul ken ho pije lavaret ez oa fetisaet.

— Diskennit ar ouel ha dizourit ar roeñvou, a gemennas Brendan. Ra vo an Aotrou mestr-holl hon hent.

E-doug ugent dervez, e chomas ar vag hep enraokaat. An Aotrou a lakaas en diwez da sevel eun aezenn hag a c'houeze eus ar sav-heol. War ar gouviadenn-se, an ergerzourien a savas ar ouel hag a adstagas da verdei. Kenderc'hel a raent da chom hep kemerout boued nemet bep trivet dervez. Eur beurevez, e tenesajont ouz eun enezenn he doa, a bell, hañvalet d'ezo beza eur goumoulenn hepken.

Da Yaou-Gamblit edod.

— Hag anaout a rit an enezenn-se? a c'houlennas Brendan.

— Naren, Tad.

— Koulskoude, deut oc'h dija di. Enez an Deñved eo, m'emañ hor Pourvezour ouz hor gedal, an enezenn ma tleomp bep bloaz lida Koan an Aotrou.

O tridal diwar levenez, ar venec'h a zaouble-

gas war ar roeñvou gant eur gred diboell. Gwaz Doue hen tamallas d'ezo:

— Perak en em faeza evelse? Daoust ha n'eo ket an Holle'halloudus hor sturier? Dilezit d'ezañ al lestr ha r'e vlenio diouz e youl.

Evel m'o zostae an aezenn ouz ar c'hlann, ar birc'hirined a welas o teredek ar Pourvezour o heñchas hag o degasas dirak ar porz m'o doa douaret ar bloaz tremenet. Lakaat a rejont ar vag da vont ebarz ha dilestra en eur veuli Doue.

— *Mirabilis Deus in sanctis suis*, a zisklerias ar Pourvezour goude pokat da dreid ar sant ha da re e geneiled.

Kement tra a oa war al lestr o veza bet degaset, ar madoberour sebezus a savas eun telt, a aozas dour evit Gwalc'hidigez an Treid hag a reas war-dro ar vreudeur evel boaz.

Antronoz, al leaned a lidas Maro ar C'hrist gant eur gred estlammus.

Ar Sadorn Santel, goude al lidpedenn, e lavaras ar Pourvezour d'ar vreudeur :

— Merdeit bremañ etezek an enezenn ma hoc'h eus, warlene, tremenet enni nozvez Pask. Ac'hano ez eot da Baradoz an Evned. Setu boued evit ar sizun. Mont a rin adarre d'ho kaout disul kenta.

Goude binniga e vadoberour, Sant Brendan a c'hourc'hemennas ma lestrjed ha ma tizeorjed. Ne zaleas ket al lestr da skei ouz an enezenn glasket gant ar strolladig. War an arvor, ar venec'h a askavas ar gaoter o doa ranket dilezel ar



bloavez araok, ar pez o lakaas diarvar ez edont war ar Jaskonius. Neuze Sant Brendan ha kana meulgan an tri bugel. *Benedicite omnia opera Domini Domino*... ha da c'houde, o komz ouz e ziskibien :

— Pouezit an testeni nevez-mañ eus madelez Doue en ho keñver. Doue en deus lakaet ken anterin ar barbaou-mañ en ho kerz ken ne c'hell degas d'eoc'h droug ebet.

En em skigna a reas ar venec'h en enez-pesk evit prederia war-dav betek poent al Lidpedennoz. Antronoz, ar veleien a ginnigas an Aberz Sakr kent mare Lidpedennig ar beurevez. Neuze, al leaned o veza en em vodet er vag, ar sant a aberzas Oan Doue gant lid-bras.

Dont a reas goude-ze ar veajourien da Baradoz an Evned.

P'edont o tostaat, an holl a glevas an enezidi-heneuz o kana e-kevret : *Salus Deo nostro sedenti super thronum et agno*. Hag ouspenn : *Constituite diem solemnem in condensis usque ad cornu altaris*. Evelse e kendalc'hjont, o kana hag o lakaat sonadeg flour o eskell da dregerni, ken na voe diazezet Sant Brendan hag ar vreudeur dindan o zeltenn.

Da sul *in albis*, ar Pourvezour, feal d'e gomz, a zegasas bitailh nevez d'ar birc'hirined. Evel m'edont ar re-mañ o vont da azeza ouz taol, sed ez eas al labous, a zo bet ano anezañ c'hoaz, da gluda war staon al lestr, o flapa e ziouaskell a rae eur sonerez heñvel ouz liessoniou eus ograou

bras. Meiza a eure ar sant e venne an evn kemenna d'ezañ eun dra bennak hag e tostaas da selaou.

Ha kannad an Neñv :

— Tonket en deus Doue d'eoc'h pevar ec'hoaz-lec'h ma rankot, bep bloaz, ober pevar astal lidou-riezel. D'ar Yaou-Gamblit, ec'h askavot amañ ho Pourvezour. Mont a reot da dremen nozvez Pask war gein an aerouant-mor ; da c'houde, distrei ganimp evit an amzervez a ya eus Dasorc'hidigez ar C'hrist da zibenn eizvetez Pantekost. Goude-holl, chom a reot en enez sant Ailbe adal Nedeleg betek Gouel Maria-ar-goulou. A-benn seiz vloaz, goude en em denna diouz arvariou stank, e touarot da Zouar Gouestlet ar Sent. Doue ho tereno d'ho pro goude-ze.

Sant Brendan hag ar venec'h a emstouas war al leur da drugarekaat Doue, hag al labous a askemeras e lec'h war ar wezenn m'edo aet diouti.

Goude ar pred, goulenn a reas ar Pourvezour bennoz ar birc'hirined ha mont en-dro.

## XV

## PENAOS EN EM VIRAS DRE VURZUD AR BIRC'HIRINED OUZ AR MARO

Chom a reas an Tad doujus e Paradoz an Evned betek dibenn ar marevez kemennet. Evel ma wele o tont deiz diweza eizvetez Pantekost, kemenn a eure d'ar vreudeur ma paramantjent ar vag ha ma leugnjent an holl listri gant dour ar feun-



teun. P'en devoe al lestr diraezet an dounvor, ar Pourvezour en em ziskouezas war eur vag karget a vevañs a voe treuzlestret gant ar venec'h war o lestr o-unan. Oberour ar garantez-Doue a gimiadas neuze, goude pokat-dibokat d'an ergerzourien en eun af-peoc'h.

E-kerz daou-ugent dervez, ar vag a redas a youl vor hag avel nemetken.

Eun deiz bennak, ar vreudeur a verzas eur pikol pesk hag a neuñvie e roud o lestr, o lakaat an dour da virvilhat gant e angellou nerzek. Aheurtet e rede war-lerc'h ar veajourien, e-giz ma klaskje o flaouia. Ar bagad efreizet a c'harmas etrezek an Neñv.

— Aotrou, Aotrou, c'houi hag hoc'h eus graet mab-den adalek ar penn-kenta, deuit da skoazella krouadurien geiz tonket d'eun drouk-varo.

Hag o trei holl ouz o abad :

— Tad, ni ho ped, goulennit digant Doue m'hon dieubo diouz an euzvil-mañ.

Ha Sant Brendan ha kroazia e zaouarn hag emzastum.

— Aotrou, a vouskomzas sioul, gwarezit ho kwizien, hag al loen fero-mañ n'o flaouiet ket.

Hag o komz ouz ar venec'h :

— N'ho pezet ket aon, tud a feiz dister ; daoust ha ne ra ket Doue war ho tro dre ho kwarezi diarzao ? Hor savetei a ray diouz dent an aerouant-mañ ha diouz pep gwall all.

Koulskoude, e tenesae ar pesk ouz al lestr, o tibrada poulladou dour uhel-kenañ.

An Tad doujus a astennas e zivrec'h hag e tal-c'has e zaoulagad stag ouz an neñv.

— Aotrou, emezañ, goude eur pennad tevel, dieubit ho kwizien evel m'hoc'h eus tennet David eus dourn Goliaz, ha Jonaz eus kof ar morvil.

A-vec'h m'edo echuet ar bedenn ma tegouezas eus ar c'huz-heol eun euzvil all, o tisteurel tan, ha ma stagas da stourm ouz egile.

— Sellit, va bugale, eme ar sant, sellit penaos e sent ar c'hrouadur ouz e Grouer. Bremañ, gortoz a c'hellit dizaon dibenn ar c'hrogad.

Arvesti a reas hep dale an ergerzourien ouz trec'hidigez an aerouant en doa redet war o lerc'h. E enebour e ziskolpas e tri zamm hag a dec'has etrezek an tu m'edo deut anezañ.

Eun nebeut dervezioù goude, en em gavas ar birc'hirined war aod eun enezenn ec'hon-meurbet, ha warni geot stank a-liou gant ar glas ar freska hag ar c'haera. Douaret d'ezo, gwelout a rejont war ar c'hrae an darn a-dreñv eus ar pesk, o enebour.

— Setu, eme Vrendan, ar pez a chom eus an aneval-ze a glaske ho plaouia. Heñ eo a bourchaso boued d'imp bremañ, rak chom a raimp en enez-mañ. Goudorit ar vag ha bannit hor telt.

P'o devoe ar vreudeur echuet an dispakerez, Brendan a lavaras d'ezo :

— Trouc'hit fenoz end-eeun e kig an aerouant, ha kemerit dioutañ peadra d'ho mezur a-hed tri miz, rak fenoz loened a zeuio da blaouia ar peurrest.



Goude senti, e c'houlennas ar venec'h :

— Tad abad, penaos e c'hallfemp beva hep dour? Ne oa, evit gwir, eienenn ebet er c'horn-se.

— Ha diaesoc'h eo eta da Zoue, a eilgerias ar sant, basta died d'eoc'h eget pourchas boued ? It da greisteiz an enezenn, kavout a reot eno eur feunteun voull, louzeier en-dro d'ezi. Kemerit dour ha louzeier diouz hon ezommou.

Ha kuit raktal ha kavout pep tra e-giz m'en doa Brendan hen diouganet d'ezo.

Rediet e voe ar strollad da chom e-pad tri miz en enezenn en abeg d'ar wall-amzer n'o leze ket da advora.

Eun deiz, ar vreudeur, c'hoant d'ezo lakaat diarvar evito ez oa aet diougan Brendan da wir, a yeas d'an dachenn m'o doa lezet relegenn an aerouant-mor. Ne askavjont tamm ebet anezi.

— Tad Abad, emezo d'an distro, sevenet eo bet ar pez ho poa diouganet d'imp diwar-benn an aneval-ze.

Ha gwaz Doue :

— Mennet hoc'h eus eta arnodi gwirionez va c'homzou?

— Ya, Tad, hor graet hon eus.

— Evit na ziskredot ket ken e vez graet d'in gant Doue diskleriadurioù evit mad an holl, ez an da rei d'eoc'h eun testeni nevez. Fenoz, pesked tec'het diouz rouedou pesketaerien a zeuio da sac'ha war an arvor, ha warc'hoaz e tebrot kig diouto.

Antronoz, redek a reas ar venec'h d'an aod ha

degas en-dro o samm pesked. Hag ar c'hoziad santel ha lavarout d'ezo neuze:

— Temzit gant preder bras ar pesked-se ha dougit-i d'hol lestr. Skleraat a ra an oabl ha sioulaat ar mor. Doue hol lezo da gendere'hel gant hon hent.

## XVI

## ENEZ AN DUD KRENV

A-benn nebeut derveziou, e kemennas Sant Brendan ma vije graet pourvezadur dour. Gourc'hemenn a eure ivez d'ar vreudeur ma arboelljent louzeier evit e voued d'ezañ e-unan, rak abaoe e urzidigez-veleg, e tiouere striz pep seurt kig. Echuet an darbaradeg, ar veajourien en em lezas da vont gant an tre hag ober hent penn en hanternoz.

Eun enezenn a darzas en dremmwel.

— War an tir-ze, eme Vrendan, e chom eun niver bras a sent rannet etre teir c'hevredigez: bugale, paotred yaouank ha kozidi. Doue en deus tonket unan ac'hanomp da venel ganto.

Kerkent, ar vreudeur ha staga da c'houlennata o abad da c'houzout pehini a vije lamet diouz ar bagad: ar sant avat a dave. Evel ma kendalc'hent gant o goulennadennou ha ma tiskouezent eun dremm vantret gant an doan, e plegas Brendan en diwez hag e tiskouezas unan eus an tri lean-ze o doa dilezet ar manati evit tizout ar birc'hirined da bred ar c'himiad.



Ne zaleas ket ar vag da skei ouz an arvor. Ec'hon-kenañ oa an enezenn ha ne veze merzet enni na gwezenn na tra ebet a gement a ve gouest da soubla ouz c'houez an avel.

E-giz m'en doa gwaz ar C'hrist hen diouganet, teir c'hevredigez a sent a veve e-kreiz ar gouelec'h-se. Beza oa etrezo an hed-hent a c'hell eur maen bafalmet da ziraez ; ha mirout a raent dalc'hmat an hevelep pennad-hent en eur vont eus eul lec'h d'egile. Pa zilec'hient, an tri strollad a gane lerc'h ouz lerc'h : *Ibunt sancti de virtute in virtutem, Videbitur Deus Deorum in Sion.* Ne c'hoarveze ar strollad kenta nemet eus bugale ; ha gwisket edont gant lonegou gwenn. An eil a oa anezañ gwazed yaouank gwisket e glas-ruz. An trede a oa graet gant kozidi o tougen saeou-dalmatek limestra.

Da vare lidpedennig ar c'hreistevez, an tri rummad a ganas ar salmou *Deus misereatur nostri, Deus in adjutorium, Credidi,* hag adarre *Videbitur Deus...*

Da lidpedennig an endervez : *De profundis, Ecce quam bonum* ha *Lauda Jerusalem.*

D'ar gousperou: *Te decet hymnus, Benedic anima mea* ha *Laudate pueri.* Da c'houde e tenas ar salmou-kerzout a stagas sent an tri rummad da zibuna goude azeza war al leton.

Er c'huz-heol latarek, edo kant gwadek an heol o paouez sanka dindan an tonnou. Hogen kentiz ma en em zispakas en oabl gouliou an noz, e savas eur goabrenn skañv ha sklaer-holl a-ziwar an enezenn hag e peurgelc'hias anezi.

da war staon ar vag. Ar pez a sebezas ar muia ar vreudeur eo e talc'he an evn en e veg eur barr eus eur wezenn dianav, ma istribilhe ouz ar penn anezañ eur blokad krenn-eston graet gant irinennou ruz-beo. Ar sant a zegemeras ar road nevezmañ eus Ragevez Doue hag a lavaras d'e ziskibien :

— Debrit eus ar pred-mañ kaset d'eoc'h gant Doue.

Teo evel eun aval e oa pep irinenn. Brendan o rannas etre e geneiled. Bez' e voe evelse d'an holl peadra da veva epad pevarzek dervez. Da c'houde ar sant a gemennas eur yun nevez. A-benn tri dervez, ec'h erruas ar birc'hirined a-wel d'eun enezenn c'holoet gant frouezegou stank e touge ar gwez anezo blokadou heñvel ouz ar re o doa o c'hennerzet nevez-zo. Ken bras edo puilhentez ar blokadou-se ma stoue ar skourrou betek an douar. Ha setu eur marz all : e-mesk ar gwez diniverze, hini ebet ha na vije ket eus eur ouenn disheñvel. Stoket d'al lestr ouz an aod, Brendan a ziskennas d'an douar ha sanka e doun ar frouezegou. Eur c'houez c'hreunadez azo a nije a-us d'an enez ha d'ar mor, hag ar vreudeur chomet er vag a verzas diwarni ken bras skañvaenn, ken ec'h ankounac'haent en abeg d'ezi skuizderiou o yun diweza. Padal, an Tad gwenvidik a gendalc'he da vont en e raok hag a gavas c'houec'h feunteun e strujusac an dreist-red anezo eur stankenn strewet a louzeier-debri. Dastum a eure eus al louzeier-ze hag eus frouez ar frouezegou ha distrei d'al lestr.



— Diskennit war ar c'hro, emezañ d'ar vreudeur, ha bannit eno hon teltenn.

Beva a reas ar birc'hirined diwar frouez, louzeier ha gwriziou an enezenn a-hed daou-ugent dervez. A-c'houdevez, ec'h advoras ar bagad.

Eun deiz, sed e welas ar vreudeur en aer an evn euzik ha fero-ze a vez graet erer-leon anezañ. Deredek a rae outo a denn-askell.

— Tad, forz hor buhez ! an euzvil-ze a zeu d'hor plaouia !

Bargedi a rae an erer-leon a-zioc'h ar vag ha gourdrouz ar veajourien gant e skilfou spontus. Ken teo hag eun ejen edo.

— Na ve ket e vec'h spontet, eme Vrendan, Doue hon diwallo en dro-mañ adarre.

Eun euzvil all a zeuas a-wel en neñv. Bez' e oa anezañ eun aerouant e eskell tanek, e fronellou o tivogedi. Treuzi a rae an oabl herrek-boemus. Degouezet a-us d'al lestr, e sailhas ouz an erer-leon, didarza e zaoulagad d'ezañ hag e strinka charz an tonnou. Ar vreudeur, o welout korf maro an aerouant o koueza, a savas o mouez hag a drugarekaas Doue. Evit an euzvil, distrei a reas war-du korn an oabl ma o doa ar birc'hirined e welet o teredek dioutañ.

Mont a eure an ergerzourien da enez Sant Ailbe evit lida enni Ginivelez ar C'hrist. Goude anzer Nedeleg, askregi a rejont gant o c'hantreerez war vor, hep steki ouz enezenn ebet estreget ar re ma tleent lida goueliou-zo, hervez an urziadur a oa bet roet d'ezo da anaout gant an Neñv.

# XVI

## A-ZIVOUT BURZUDOU AR MOR-BRAS

Eun deiz m'edo Brendan oc'h oferenni er bourz (da zeiz gouel Sant Per ez oa) an doureier a zeuas ken boull ken e c'halle ar birc'hirined gwelout betek strad ar mor. A-is d'ar vag, ec'h ebate pesked stank-dijedus, ha ken sklaer edo an dour ma c'helled merzout ar re a oa an donna ken spis ha ma vijent bet war hed dourn. Er gouelled-holl, e weled peurvanou glasvezus ma ec'hoaze, paot-meurbet, pesked bras gourvezet e doare eur c'hleic'h, an eil e benn harp ouz lost egile. Ar venec'h a zeuas aon bras d'ezo hag a aspedas Gwaz Doue ma kendalc'hje gant e oferenn a vouez izel, rak aon na vije dihunet gant e gan ar c'houndounidi gwallus-se. Ne c'hellas ket Brendan mirout a vousc'hoarzin.

— Breudeur, emezañ, ar spont a ziskouezit am souez kenañ. Hag aet n'hoc'h eus-hu ket war ar c'hrisa eus an erevent ? Ha kanet n'hoc'h eus-hu ket salmou war e gein ? A zo gwell ! ha c'houezet tan n'hoc'h eus-hu ket warnañ ? Doue, hag en em astenn e c'halloud war gement tra grouet, en deus peursujet ouzimp an anevaled a spurmantit. Ha staga ar sant da gana kreñvoc'h eget n'en doa graet.

Damaonik c'hoaz, ne zistroe ket ar vreudeur o sellou diouz an erevent-mor. Ha setu, goude klevout mouez Vrendan, ma savjont holl d'ar gorre, reizet-mat ha mibin. En em renka a rejont en-dro d'al lestr hep steki outañ, ha meuel sioul endra ma



lided ar misteriou sakr. Da zibenn an oferenn, gwelet e voent oc'h en em skigna a bep tu.

Eiz dervez ne voent ket a-walc'h d'ar veajourien evit treuzi ar rannvro varzus-se m'edo treuzwelus ar mor. Evelkent, redek a rae ar vag gant eun avel greñv, dispak he holl oueliou.

Eun deiz gouel, hag a oa bet aroueziet dre lida teir oferenn, ar birc'hirined a welas eur golonenn a save a-zioc'h an doureier. Hañvalout a reas d'ezo da genta n'edo ket re bell en hall ; eun douelladenn oa avat, rak ret e voe d'ezo merdei tri dervez ha teir nozvez abarz he zizout. Dirazo e kavjont neuze eun deltenn-golonennaouek divent gwintet war ar peulvan-ze o doa gwelet a-ziabell. Ar post-se a oa graet gant ar strink an digemmeska. Ne c'helled ket merzout al lein anezañ, rak ma steuzie en oabl. Stel an deltenn-golonennaouek a c'hoarveze eus aour. Bez' e oa d'ezañ stumm eur groummenn hag harpet edo war bevar feul safir. Diouz ar stel e tivilhe eur ouel steuet gant stignou dianav o danvez, skedus evel an arc'hant, diroudenn e-giz ar marmor. En em leda a rae a bep tu war hed eul leoiad-zour diouz ar peulvan strink, ha diskenn ken doun-all dindan an doureier. Ha Gwaz Doue ha lavarout d'ar vreudeur :

— Diskennit ar goueliou ha gourvezit ar wern.

Ar venec'h ha senti, ha Brendan da genderc'hel :

— Epad ma vezo eur re o terc'hel digor liñseriou ar ouel, ra lakaio ar re all al lestr da rikla goustadik betek diabarz an deltenn, d'imp da c'hellout arvesti a dost ouz ar burzud-se eus Doue.

Pa voe aet ar bire'hirined ebiou d'an toull, dour ar mor-bras a bañvalas d'ezo ken treuzwelus hag ar gwer : gwelout a c'helled a-dreuz d'ezañ sichenn ar post ha lezennou ar ouel a ruze war strad ar mor. A-hend-all sklerijennet-holl e oa pep tra tro-war-dro d'ezo, rak ken skedus ha ken skedus edo bannou an heol en diabarz hag en diavaez d'an deltenn. Menta a eure Brendan an toull m'edo ar vag aet ebarz drezañ. Pevar ilinad en doa. War bep hini eus an tri zu all edo eun nor a-vent gantañ. A-hed pevar dervez, e vageas ar bire'hirined en diabarz d'an deltenn-golonennaouek, hag evezia a rejont e vente pep tu pevar c'hant ilinad hirder. D'ar pevarvet dervez, tostaat a rejont ouz ar greizenn ha kavadenni e-harz ar peulvan strink eun nevedenn droet ouz ar c'hreisteiz. Ar pavez anezi a oa graet gant maen-kalkedon ; an aoter, benet ebarz eur vaenenn-wer, a save dindan eur stel mezer aour, ha kleuzeuriou berullos a skede tro-war-dro evel kel lies a stered. War an aoter edo eur c'halir graet gant an hevelep danvez hag ar ouel, hag eur bladennig c'hraet gant strink ar post. O c'hemerout a eure an abad santel en eur lavarout :

— N'eo ket a-walc'h d'an Aotrou diskouez d'imp an tredemarz-mañ : kinnig a ra d'imp daou road a dalvezo diwezatoc'h da lakaat anat ez eus anezañ, pa vezimp distro en hor bro.

Chom a reas ar bire'hirined tri dervez eno c'hoaz, o pledi nemetken gant meuleudi Doue. E-kreiz ar pevarvet dervez e tebrjont eun tamm hag ober



o menoz da vont er-maez eus an deltenn-golonennaouek. E toull an nor, hiniennou a vannas ar wern e-keit ma save re all bevenn al liñseriou, ar pez a gendalc'hjont da ober ken na vije barrek pep tra evit ar c'himiad. Aet er maez, eun avel glouar a stagas da c'houeza hag a luskas al lestr a-hed eur sizun etrezek an hanternoz.

## XVII

## DIWAR-BENN EUN AEROUANT-MOR SAVETEET DRE WAREZ SANTEZ BERC'HED.

Epad an ergerz-se eo e tremenas ar vag nepell diouz daou aerouant-mor a oa pignet eus goueled ar mor hag a emganne taer kenetrezo. An hini gwana o welout ez edo war-nes beza dispennet a reas gant ar vouez-den hag a c'harmas :

— En em erbedi a ran ouz gwarez Sant Padrig, penn-eskob Iwerzon.

An aerouant all, oc'h ober ivez gant lavar an den, a eilgerias :

— E baeroniez ne dalvezo ket d'it.

Hag ar c'henta da lavarout adarre :

— En em erbedi a ran ouz gwarez Sant Brendan, a zo amañ.

Hag egile :

— E baeroniez kennebeut n'az saveteo ket.

Neuze, faezet gant ar stourmad, an eil a lauskas toc'hor e vouez :

— En em erbedi a ran ouz gwarez Berc'hed ar werc'hez wenvidik.

War ze, e tec'has kerkent an argadour, o lavarout ez oa berzet outañ redek war-lerc'h eur c'hrouadur bet aspedet an ano-ze gantañ. Evelse saveteet e voe an aerouant-mor.

E koun ar burzud-se, Sant Brendan a savas eur meulgan en enor d'ar santez. Diwezatoc'h, pa voe distro en e vro, ez eas da gaout ar werc'hez Iwerzonat brudet ha goulenn outi perak o doa al loened muioc'h a azaouez outi eget ouz ar sent all.

— Pet gwech bemdez, a c'houlennas Berc'hed, e troit ouz Doue evez ho spered ?

— Da bep seizvet kammed, da bep seizvet predig-amzer, e rankan degas bezañs Doue da gouñ d'am spered.

— Evelse, a gendalc'has ar werc'hez, alies e soñjit eta e traou ar bed-mañ hag e Doue ar pep all eus an amzer. Hogen, gouezit n'em eus biskoaz, adal m'em eus pleustret war arvesterez traou an neñv, en em zistroet diouto, zoken evit eur pennadig. Seulvui e speg eun den e spered hag e garantez ouz Doue, seulvui e tiskouez al loened aon razañ.

Sant Brendan en em dennas, skoueriet-bras gant ar respont-se.

## XIX

## E TOULL-DOR AN IFERN

Erruout a reas ar birc'hirined a-wel d'eun enezenn ez edo spontus ar gweled anezi. Nep tachennad c'hlasvez ne varelle he leur. Gwezenn ebet ne save kroummeenn he skoultrou. E-kreiz eur reustlad reier leñval, edo digor-bras du-mañ du-hont, e-giz geoliou tan, genou goveliou leskidik.

Brendan ar gwenvidig a lavaras d'ar vreudeur:

— Diwar wel an enezenn-mañ e teu d'in enkrez dilavarus. Ne garfen ket douara war hec'h aodou, na zoken tostaat outi, ha padal an avel hor bount di war-eeun.

Evel n'edo ar vagig nemet da hed eur bannmaen diouz ar arvor, an holl a glevas, — heñvel ouz taranadou — trec'houezadegou meginou ha stokadegou morzoliou ouz anneviou.

Ha Brendan hag ober arouez ar Groaz.

— Aotrou Jezuz, emezañ, hon dieubit diouz an enezenn wallus-mañ.

A-vec'h m'edo echu gantañ, ma teuas unan eus ar gevannezourien er-maez eus unan eus ar goveliou, evel da ober eul labour bennak en diavaez. Korf ar c'huklop, peurc'holoet a vleo, distreset gant an tan ha disleberet gant ar moged, a enaoue war eun dro an euz hag an heug. O verzout gwaz Doue, al labourer disneuz a reas ho ! ho ! ho! hag e tistroas d'ar red d'e vougeo.

Ha Brendan hag ober a-nevez arouez ar Groaz.

— Va bugaligou, emezañ, roeñvit a-bouez brec'h. Tec'homp diouz an enez villiget-mañ !

Mont a rae an den gouez dreist da dreuzou e c'hovel. Redek a reas d'an tevenn o tougen etre karvanou eun durkez divent eun dolzeun wennc'horet a hejas a-zioc'h e benn hag a stlapas ouz

diskibien ar C'hrist. Ar re-mañ avat, o veza en em hobregonet gant arouez an. Daspren, e-biou e tremenas ar viliemn entanet war hed eur stadad diouz al lestr hag e kouezas ebarz ar mor.

Tro-war-dro, an tonnou a grogas da vouilha endro, ma save d'an nec'h eur golonennad leo a voged. Dibradet gant nerz an holl roeñvou, ar vag a bel-lae a-diz. A-benn nebeut e voe da eur miliad diouz al lec'h m'edo kouezet an dolzenn. Ac'hano, ar bire'hirined a welas an enezidi o leredek war ar c'hlann: darn a zegase danveziou entanet, darn all o strinke war-du al lestr, darn all en diwez o zaole kounnaret an eil ouz egile. O welout ne c'hellent mann enep gwizien ar C'hrist, ar gukinped euzus a zistroas d'o govellou hag a c'houezas enno an tan-gwall. Tanflamma a reas an enezenn en he fez, o hañvelout a-ziabell beza eur vouilenn leskidik, ha dour ar mor a stagas da virvi evel hini eur gaoter lakaet war an tan. Pell ' oa edo an enez villiget steuziet diouz ar sellou ma teue c'hoaz garmadegou hec'h enezidi betek ar bire'hirined. Flaeria a ree an aer diwar eur flaer dic'heuzañvus. Eus strad ar mor e save kunuc'hadegou glac'haret, ha ne spanaas ar glemmadeg divent-se eus ar goundounidi nemet da skleerderiou diweza an deiz.

Pa voe serr-noz krenn, Brendan a lakaas ar vreudeur war evez.

— A vrezelidi ar C'hrist, kadarnait ho kalonou dre bleustri war eur feiz veo hag embreger an armou speredel, rak e boaou an Ifern emaomp. Bezit eta war evez ha dare da stourm ez-gadarn.



## XX

## JUDAZ-ISKARIOD

Nebeut derveziou goude, ar bire'hirined a spurmantas etrezek an hanternoz eur menez uhel a save war-eeun eus ar mor. Koumoul leo en em stleje war an toriou anezañ ha diouz e gribenn e tiboufe eur golonennad teñval a voged. An avel, hag a c'houeze eus ar c'hreisteiz, a gasas ar vag da arvor an enezenn. Reier serz evel mogeriou ha du-glaou a oa a-sounn e barz ar menez. An diweza eus an tri manac'h o doa tizet ar bagad da vare ar c'himiad a zilezas dievezik al lestr hag a gerzas betek ouz ar rec'hell. Klevet e voe trumm o c'harmi :

— Gwa me ! Tad, gwa me ! Eun nerz didrec'hus am dalc'h. Ne c'hellan ket distrei war va c'hiz.

— Ar venec'h, treantet gant ar spont, a gasas war-du an Neñv pedennou gredus. Aner e voe : eun engroez drouk-speredou a gelc'hie endeo an hini kollet. Tana a reas oulo ha gwizien Veelzebud e gasas ganto evel eur stoubenn entanet.

— Ya, gwa te, reuzeudik ! eme an abad santel, gwa te ac'h eus aozet evidout eun tonkadur ken euzus !

An avel a stagas neuze da c'houeza war an tu enep hag a zegasas al lestrig etrezek ar c'hreisteiz. Evel ma selle ar bire'hirined en a-dreñv, gwelout a rejont ar menez, distrobellet diouz e vantellad koabrennou, o tislonka ouz an oabl

flammou ramzel a goueze en-dro war e vriou da c'houde, e doare ma bañvale an enezenn beza peurentanet.

Epad seiz dervez, ar vag en em lezas da vont gant ar mor war an hevelep tu.

D'ar seizvet dervez, eun tammig araok ar c'huz-heol, Sant Brendan a verzas en dremmwel eur pik a bañvalas d'ezañ beza eur goumoulenn duzum o ruilha war gribenn ar gwag. Ar vreudeur, o veza e welet ivez, a grogas da vreutaat war e zivout.

— Eul labous eo, a doue darn, gredus.

— Nann! Eul lestr eo, a eilgerie ar re all, taer o mouez.

An abad santel a lakaas termen d'ar vreutadeg dre c'hourc'hemenn trei penn ar vag ouz an dra a weled. E berr amzer, an ergerzourien a ziraezas eun dachenn ma edo ken sioul ar mor ken e tiskoueze beza skournet. Ac'hano e weljont splann petra oa penn-abeg an dael. Eur roc'h teo, balegou stank warni, an hini oa. Azezet edo eun den eno etre daou beulvan houarn strollet gant eun dreuzell ma istribilhe outi eun drailhenn lien ledan evel eur sac'h. Tro-war-dro, diroll edo ar c'hoummou. Tarza a raent ken feuls ouz ar roc'h ma tize o eon penn ar reuzeudig, hag, o vont trumm war o c'hiz, e tigorent eun islonk dic'houredus en-dro d'ar garreg. Hej-dihej edo an den e-giz eur skaf e-kreiz ar wall-amzer, hag ar ouel a-skourr dirazañ en avel a skourjeze didruez e zremm.

Ha Brendan ha goulenn ouz an hini boureviet



petra a oa kiriek d'eur c'hastiz ken garo. Sed a voe respontet d'ezañ:

— Me a zo Judaz, ar fallakra eus an drubarded. Ar roc'h-mañ a zo d'in eul lec'h-distana kentoc'h eget eul lec'h-bourevia. Dleour oun anezañ da drugarezusted va Dasprener e koun an deiz ma 'z eo deut beo er-maez eus ar bez — ha padal, d'ar sul edod — hag an distan-ze a vez roet d'in bep sizun ha da lies marevez eus ar bloaz. Aotreet e vez d'in adal penn-kenta gousperou ar sadorn betek dibenn re ar sul, aba Nedeleg betek ar Rouaned, abaoe Pask betek Pantekost, ha da holl oueliou an Itron Varia. Ar peurrest eus an amzer, gouestlet oun da voureverezioù an Ifern kevret gant Pilat, Herodez, Anna ha Kaiphaz. War ar roc'hell-mañ, kaout a ra d'in beza er Baradoz. Ar pez a c'houzañvan amañ n'eo netra e-skoaz ar pez a c'houzañvan kustum, rak neuze devet e vezan, noz-deiz, e-giz eun dolzenn bloum stlapet ebarz an teuzlestr. E palez Leviathan emañ lec'h va c'hastiz, e-kreiz ar menez hoc'h eus gwelet. Eno edon pa eo bet degaset di ho paour kaez breur. Pa oa erru, diskouezet en deus an Ifern e levenez dre zislonka ouz an Neñv flammou divent, ar pez a c'hoarvez bep tro ma 'z a re gollet ebarz ar boureviadurioù peurbad. A! me ho ped, gounezit digant an Dasprener ma c'hellin tremen an nozvez amañ.

Gourc'hemenn a eure ar sant:

— Ra vo sevenet Youl an Aotrou: da lemel a ra diouz galloud an drouk-speredou diwar vremañ betek tarz an heol.

Ha da c'houlennata adarre ar reuzeudig.

— Peseurt eo ar ouel-ze?

Ha Judaz :

— Eun tamm lien eo am boa roet da unan lovr pa edon teñzorier an Aotrou; hogen, evel n'edo ket d'in, eun abeg a boan e vez d'in a-wechou. Ar ferc'hier ma eo stag outo, o c'hinniget em boa gwechall da veleien an Templ evit skourra o c'haoteriou. Evit ar maen emaoun azezet warnañ, e dennet em eus er-maez eus eun hent ma strobe ar c'herzed evit stanka eun toull na daed nemet diaes dreist d'ezañ. Pell amzer 'zo abaoe: kent d'in beza diskibl d'ar Salver an hini oa.

Deut an noz, eur maread diaoulou a gelc'hias roc'h an trubard en eur youc'hal :

— Pellait, Gwaz Doue. Dirazoc'h, ne c'hellomp ket kregi er c'henreuziad-se d'imp. Koulskoude, ne gredfemp ket en em ginnig dirak Lusifer hep degas d'ezañ e voureviad. Daskorit d'imp Judaz, n'e lamit ket fenoz diouz hor galloud.

Mouez ar sant a dregernas groñs a-zioc'h an tonnou :

— N'eo ket me eo a ziwall outañ, an Aotrou Jezuz-Krist e-unan an hini eo. En e ano, kemenn a ran d'eoc'h ma root chan a-hed an noz d'ar reuzeudig-mañ.

— Penaos ! a yudas an drouk-speredou, penaos e c'hellit-hu pedi Jezuz evit an hini en deus e werzet ?

E-giz respont, ne reas Brendan nemet aslavarout gourc'hemenn Doue.



Da sklaederiou kenta an deiz, evel ma stage anevez an abad santel gant e hent, gwelout a cure ar mor-bras goloet gant eun engroez diaoulou.

— Milliget ra vezo pred da zonedigez el lec'hmañ, a youc'hent-i, trenk o mouez, ha milliget ivez ra vezo pred da gimiad. Da hanterouriez e-keñver Judaz a zo bet evidomp kiriek d'eur boureviadur nevez : tiern an Ifern en deus hor skourjezet garo dre n'hon eus ket degaset d'ezañ e brizoniad d'ar mare boas.

— Ho malloz, a eilgerias Brendan, a vezo eur vennoz d'in rak Doue a chom trugarezus ouz an hini a heskinit.

Dislonka a reas an drouk-speredou leou-douet nevez ouz ar sant, ha goude-ze diframma Judaz diouz e roc'hell, hag, ouz e ziskogella kounnaret, e kasjont anezañ ganto e-kreiz youc'hadegou ha yudadegou.

## XXI

## ENEZ PAOL AN UNLEAN SANTEL

Merdei a eure ar veajourien war-du ar c'hreisteiz, leun o genou hag o c'halon eus meulendi Doue. Eun enezenn o veza en em ziskouezet d'an trede dervez, ar vreudeur a stagas da roeñvi nerzek evit douara di. Sant Brendan o fedas da derri war ar gred o entane hag a gomzas outo evelhen :

— Da ouel Pask a zeu, seiz vloaz a vezo aet abiou diwar an deiz m'hon eus dilezet hor bro. Hag

a vurzudou en deus an Aotrou diskouezet d'imp betek-hen. Chom a ra d'imp re souezusoc'h c'hoaz da welout. Hizio, skoueriet e vezo hoc'h ene gant danevell vuhez eun unlean santel, Paol ar Speredel.

Evel ma edo ar sant da benn e gomzou, e stokas al lestr ouz an douar: hogen ken serz edo eno an tevenn ken e voe ret mont larkoc'h da gavout eul lec'h-dilestra. Brendan a zilezas e-unan penn ar vagig o doa gellet da lakaat ebarz eun ouf enk-meurbet, hag e kemennas ma c'hortozje ar vreudeur e zistro, rak ne felle ket d'ezañ e stokje o zreid ouz douar an enez hep aotre an unvanac'h.

Bep ma enraokaas e diabarz an enezenn, Brendan a welas ez oa nebeut ec'hon hag ez oa anezi eur gantenn beurreiz. Pignat dibaouez a ranked da ziraez ar greizenn anezi a oa merket gant eur roc'h noaz. Toullet edo diou vougeo ebarz ar roc'h-se, diouz tu ar sav-heol. E toull unan anezo, eur strilh dour a flistre eus al leurenn hag a goueze ebarz eur veol vaen evit mont da c'houde d'en em goll e goueled eur faill. O veza tostaet ouz toull unan eus ar mougeviou, Brendan a welas kerkent an unlean doujus oc'h en em ziskouez e toull eben. An unvanac'h a zeuas davet an ergerzour en eur vouskomz ar geriou-mañ eus ar salm CXXXII : *Ecce quam bonum et quam jucundum habitare fratres in unum!* P'o devoe an daou sant en em zemalet, Brendan a redas da lavarout d'ar vreudeur ma teujent. An unlean o briatas holl ouz o gervel dre o ano, ar pez na voe ket hep o soueza



hag a roas d'ezo ivez da veiza ez oa o berberc'hour donezonet gant ar rakwelouriez. Eun abeg all a souez evit ar birc'hirined a voe gwelout n'en doa an unvanac'h ken gwiskamant nemet e vleo ha reun e gorf a oa ken gwenn hag erc'h nevez-kouezet.

Brendan a arvestas ouz Paol hag a laoskas en eur huanadi doun :

— Gwa me! gwa me! Eur pec'her oun ha ne zoujan ket da zougen an dilhad-lean ha da c'hourc'hemenn d'ar re all. Ar c'hrouadur-mañ o veva dija e stad an aelez, daoust ha n'eo ket va barnedigez ?

Hag an unlean hag eilgeria :

— Tad doujus, perak embann ez oc'h dizellezek eus an dilhad-lean? C'houi a zo ar brasa eus ar venec'h. Doue hen diskouez dre an anaoudegez en deus roet d'eoc'h eus kemend-all a vurzudou n'int ket bet diskleriet d'hon tadou. Hen diskouez a ra c'hoaz dre ar preder a gemer gadeoc'h ha gant ho pugale; daoust ha ne vezit ket maget ha gwisket gant dourn Doue, seiz vloaz 'zo? D'in-me kentoc'h eo da lavarout ez oun reuzeudik, me hag a chom, evel eun evn, kludet war ar roc'h-mañ, hep ken gwiskamant nemet reun va c'hig.

An abad santel a bedas an unvanac'h da lavarout d'ezañ a belec'h ez oa, penaos ez oa bet degaset ebarz an enez-mañ hag abaoe pegeit e reue ar vuhez-unlean.

Ha Paol hag eilgeria :

— Tremenet em eus daou-ugent vloaz e manati

Padrig ar gwenvidig ma em boa da evesaat ouz ar vered. Eun deiz ma edo va dean o paouez merka d'in al lec'h ma ranken toulla eur foz evit unan eus hor breudeur nevez-aet da anaon, e welis oc'h en em ziskouez eur c'hoziad a oa dianav d'in.

— Mirit a doulla er c'horn-ze emezañ. Hervez reizadurioù Doue, unan maro all a zo dija beziet eno.

— Piou oc'h ? a c'houlennis outañ.

— N'am anavezit ket ? Daoust ha n'eun ket hoc'h abad?

— Sant Padrig a zo va abad.

— Ma! Me eo. Dec'h, em eus divroet eus ar bedmañ, hag an dachenn-mañ a vezo lec'h va beziadur.

Neuze, o tiskouez d'in eur c'horn all:

— Aze eo e sebeliot ho preur. Pa ho pezo her graet, it war ribl ar mor, kaout a reot eno eur vag evit ho tezougen da lec'h ho tasorc'hidigez. Hogen na ziskuilhit da zen ar pez am eus lavaret d'eoc'h.

Antronoz, ez is d'an aod ma kavis al lestrig raklavaret. O veza azezet ennañ, e roeñvis war-du an dounvor epad tri dervez ha teir nozvez. Goude-ze, en em lezis da vont a-youl avel. D'ar seizvet dervez, e spurmantis an enezenn-mañ ma skoas al lestr etrezek enni dioutañ e-unan. Douaret d'in, e tiarbennis gant va zroad ar vagig a yeas raktal en-dro, o teurel ar spoum ouz beg ar c'hoummou. An hevelep deiz, da bred lidpedennig an endervez, e teuas war-du ennoun eun dourgi o kerzout war e baoiou a-dreñv, gantañ eur pesk



hag eun hordennadig keuneud sec'h a zalc'he etre e baoiou a-raok. O lakaat a reas war an douar ha mont kuit. O veza rimiet eur maen ouz eun tamm houarn e c'houezis tan hag e poazis ar pesk d'am lein. A-c'houdevez, e tistroas al loen gant hevelep bitailh bep trede dervez, hag evelse eo em eus bevet tregont vloaz hep gouzañv morse hourevezrez an naon. Ouspenn-ze, a-drugarez Doue, e tivere eun eienenn eus an tornaod, bep sul, o rei d'in peadra a-walc'h a zour da derri va sec'hed ha d'en em walc'hi. A-benn tregont vloaz, o veza pignet eus an arvor da greizenn an enez, e kavadennis an diou vougeo-mañ. An eienenn a welit o flistra eus ar roc'h-mañ a zeuas neuze da veza va magadur n'eus nemetañ. Setu tri-ugent vloaz ma kennerz va buhez d'in. Dek vloaz ha pevarugent ' zo abaoe m'emaoun en enez, hag evel ma oan hanter-kant vloaz p'am eus dilezet va bro, va oad a zo anezañ seiz-ugent vloaz. Pegeit e chom c'hoaz d'in da veva? Doue n'en deus ket her roet d'in da anaout, ha sentus e c'hedan ma plijo gantañ va gervel d'e varn.

Kendal'chit gant ho hent, eme Baol c'hoaz ; hogen evel ma chom d'eoc'h eun hir a dreizadenn da ober, leugnit gant dour ar feunteun-mañ an holl listri a zo ganeoc'h. A-hed ar C'horaiz e verdeo ho pag, lida a reot Dasorc'hidigez an Aotrou hag ar peb all eus ar gouelioù-Pask en hevelep lec'hiou hag ar c'houec'h bloavez tremenet; goudeholl, bleniet gant ho Pourvezour, e touarot d'an enez santel etre an holl enezennou, d'ar gwir Zouar-Gouestlet a glaskit seiz vloaz ' zo.

## XXII

## AR BARADOZ

Gounezet ganto bennoz an unvanac'h, ar bir-c'hirined a ouelias hag a verdeas etrezek ar c'hreisteiz. Epad ar C'horaiz, n'o devoe d'en em vezur nemet an dour puñset diouz feunteun an enez; ken bras avat e oa e c'halloud, ken ne verzas ar veajourien, hag i oc'h eva anezañ bep trivet dervez hepken, nag an naon nag ar sec'hed.

D'ar Sadorn-Santel e touarjont da enez ar Pourvezour. War arbenn d'ezo e teuas hemañ, hag en e re-levenez hag e re-garantez e kemeras en e zivrec'h pep hini eus ar venec'h evit o dougen eus al lestr war an aod. Da zebri e roas d'ezo kentre ma voe echu lidpedenn an deiz. War-dro an abardaevez, ar vreudeur m'edo chomet ar Pourvezour en o c'hreiz, a gemeras lec'h war ar vag hag a bellaas diouz an enezenn. Kaout a rejont ar morvil divent en e lec'h boas. diskenn renket e lidkerz war e gein ha tremen eno an nozvez o kana meuleudiou an Aotrou. D'ar beure, ar veleien a ginnigas aberz an Oan. A-vec'h ma echuent ma stagas ar Jaskonius da fringal. Braouac'hel e voe ar venec'h.

— Aotrou, Doue hor silvidigez! emezo, hor selaouit e-kreiz an trubuilh-mañ !

Ha Sant Brendan d'o zeñsa ha d'o c'halonekaat.

— Perak beza nec'het evelse? Ne c'hoarvezo droug ebet ganeoc'h. Ar pesk-mañ n'eo ket eun



enebour hor gourdrouz, eur c'hrouadur eus Doue a ro skoazell d'imp da genderc'hel gant hon hent an hini eo.

Skei a reas ar Jaskonius war-du Paradoz an Evned ha diskenn ar vreudeur hag o lestr war ervor an enez. Chom a reas ar bagad enni adal Pask betek Pantekost. D'an deiz diweza epad an eizvetez, ar Pourvezour, ha na oa ket aet diouz ar birc'hirined, a lavaras da Sant Brendan :

— En em bourvezit a zour ha lestromp. Me a vezo ho sturier epad ar pennad-mañ eus an hent rak, hepzoun, ne zeufec'h ket a-benn da gavadenni Douar Gouestlet ar Sent. Evel ma edont o kemeruout lec'h ebarz ar vagig, e krogas al laboused da gana: *Prosperum iter vestrum faciat Deus salutarium nostrorum.*

Pa dremenjod en enez ar Pourvezour, e lestrjod hevañs, hag ar vag da genderc'hel gant he hent. Kemeret en doa ar Pourvezour lec'h al levier hag a-hed daou-ugent dervez e tale'has al lestr troet ouz ar c'hornog.

An daou-ugentvet dervez, d'ar pardaez, eur goumoulenn a bakas al lestrig. Ken fetis oa ken ne c'halle ket an ergerzourien en em welout ken.

Hag ar Pourvezour ha lavarout da Sant Brendan :

— Tad, hag anaout a rit an deñvalijenn-man?

— Ne ran ket, a eilgerias ar sant.

— Kelc'hia a ra an enez a gluskit seiz vloaz zo, e-giz eur ouel stignet en-dro d'he glann.

Pounner e oa deut an doureier da veza ha ne

dae ar vag war-raok nemet diaes. A-benn eun hanter-eurvez pe zamdost, an deñvalijenn a roas lec'h a daol trumm d'eur sklerijenn gann. War an hevelep tro, al lestrig a santas eur stokadenn hag a chomas a-sav : douara a rae ar veajourien war aod Douar-Gouestlet ar Sent. Hag an holl da zilestra ha da vont en o raok dre greiz an enez.

Tir divent goloet a bradeier hag a goadeier, dazroudennet gant stêriou ledan ha boull. Eno, noz ebet a gement a zeuje da derri an deiz. Eun oabl digoumoul, e ren da virviken eur sklerijenn skedus ha flour. Pinvidigez ha kaerder an douar a zeu war eun dro diwar ar roou degaset e lec'h all gant an hañv, an nevez-amzer hag an diskaramzer lerc'h-ouz-lerc'h. Dre holl, bodadou gwezigou na weñvont nepred. Ar gwez, kurunennet dalc'hmat gant deliou, a zoug bleuniou a laouena ar sellou, ha frouez a vez leugnet ar genou, gant ar gwel anezo nemetken, eus eur saour dilavarus. Nep avel engehenter korventennou; eun aezenn skañv avat a gej kenetrezo ar froudou o sevel eus an douar. Jibouez founnus ez eus er c'hoadegou. Pesked diniver o skant lugernus a ebat er stêriou hag el lennou dour. Eur c'hlizennad vel a c'holo al leton ha gwaziadou laez a red e lammdouriou e-kreiz reier gwennoc'h eget ar glanvaen. Tonenn ar meneziou, keviou doun ouz he zoulla, a zo anezi aour digemmesk. Douar ar builhded ma vez dianav ennañ naon ha sec'hed, ma en em vag ar blijadur diwar ar c'hoant bepred dic'hoantet ha bepred oc'h adc'henel.



Santout a rae Brendan hag e vreudeur e trident gant eun eürusted dizezrevellus. Ar poaniou gouzañvet hag an arvariou aet e-biou a hañvale d'ezo dellezek a zispriz hag a ankounac'h. Broudet gant ar c'hoant gwelout burzudou all, n'int ket evit chom a-sav. O veza pignet war lein eur menez, e spurmantjont en diabell eur strollad aelez a lide Monedigez ar venec'h ebarz ar Baradoz ouz en em eila gant an delenn hag ar salmerez; hogen ken flour oa hesonerez al laz neñvel ma ne voe ket ar vreudeur evit e c'houzañv.

— Ehanit! emezo d'an aelez, ehanit a gana ha distroit e dounderiou an Neñvou. N'omp ket c'hoaz boaziet ouz hevelep sonadegou ha ne c'hell ket her sellou para eur pennadig zoken ouz ar splannder a sked en-dro d'eoc'h.

Pelloc'h en em gavas an ergerzourien war ribl ar stêr a rann an enez. Ha Sant Brendan ha lavarout d'e ziskibien:

— Dic'hallus eo d'imp treiza an dour-mañ ha ne anavezimp ket al lod all eus ar Baradoz. Evel m'edo o listaga ar ger diweza-mañ, sed en em ziskouezas a-greiz-holl eur c'hrennard kaer-kenañ hag en em veskas etouez bagad ar birc'hirined gant barrou levenez.

— Breudeur, emezañ, ra vezo peoc'h ar C'hrist ganeoc'h ha gant an holl re a glask e garantez. Hag e kendalc'has: *Beati qui habitant in domo tua, Domine, in saecula saeculorum laudabunt te.*

Hag o trei ouz an abad santel :

— Sed emaoc'h war an douar-ze hoc'h eus klas-

ket keit-all ha na c'hellec'h ket da ziraez abretoc'h, rak graet en doa an Aotrou e venoz da chom hep ho tegas di ken n'en dije roet d'eoc'h da anaout hiniennou eus kevrinou ar mor-bras. Gwelet hoc'h eus ar Baradoz gant ho taoulagad tud varvel; gouezit avat e chom diveizus d'eoc'h he skedusa splannderiou. Trec'h eo da c'halloudeziou ho pezout an estlamm santel a vefe roet d'eoc'h gant an distera eus he flijaduriou. Pa ho kalvo an Aotrou, dishualet diouz ar gwanderiou hag ar maro, e tistroot amañ, nann evel eum herberc'hiad-tremen ken, hogen evel eur broad ez eo diloc'h da viken e chomadur. It bremañ en-dro d'ho pro goude leunia ho lestr a frouez hag a vein prizius evit kendrec'hi an dud ez oc'h aet ebarz Paradoz Doue.

Gounezet evitañ hag e vreudeur hennoz ar c'hrennard, Brendan a c'hourc'hemennas ma vije danzeet ar c'himiad. Dastum a reas ar venec'h eur berniad founnus a frouez ha dibab kalz a vein prizius a bep liou. An holl a roas an af-kimiadi d'ar Pourvezour karantezus en doa o maget epad seiz vloaz. Da c'houde, e lestrjont, o skuilha daerou puilh ha ne zalejont ket da vont ebarz an deñvalijenn a gelc'hie an enezenn.

Nebeut amzer goude dont er-maez eus ar goabrenn, e touaras ar birc'hirined da Enez an Dudi, ma voent epad tri dervez herberc'hidi ar manati renet gant Nennog ar gwenvidig.

Goude an diskuiz-se, e pignjont adarre er vag, o c'houlenn digant Doue ma vije o ambrouger. Neuze eul labous, a anavezjont evel unan eus mo-



riou Iwerzon, o diambrougas hag a ziskouezas d'ezo an hent da heulia. Hep dale e teuas a-wel douar ar vro. Hag ar venec'h hag en em strinka war o daoulin da veuli Doue. Erruet en e vanati. Sant Brendan a gavas e ziskibien o veva er peoc'h hag er garantez. Levenez vras a ziskouezjont diwar zistro o abad. Hemañ a roas d'ezo e vennoz hag a douas e teskje d'ezo an holl vurzudou en doa Doue diskouezet d'ezañ a-hed e ergerz.

## XXIII

## GWELADENN DIWEZA SANT BRENDAN D'E C'HOAR SANTEZ BRIGA.

### DIOUGANI A RA EZ EO TOST E VARO HA DIBAB LEC'H E VEZIADUR.

Deut da veza koz-koz, ez eas Sant Brendan da weladenni e c'hoar Santez Briga a oa abadez eul leandi en Eanac'h-Duin, e pastell-vro Hi-Bruin, e rannvro Gonnac'ht. Epad ma chome en he c'hichen, an Tad doujus a voe diskleriet d'ezañ ez oa e varo war-nes dont. Lavarout a eure d'e c'hoar ha d'ar vreudeur en doa degaset gantañ eus e vanati :

— Va c'heneiled karet-meurbet, an Aotrou Jezuz-Krist am galv d'ar vuhez peurbadus. Ho pedi a ran en e ano ma reot striz diouz ar c'helennadurioù emaoun o vont da rei d'eoc'h. Kuzat a reot

va zremenvan ken na vezo bet dezouget va c'horf da Glonfert, am eus dibabet eno lec'h va dasorc'hidigez. Ma teufe tud ar vro m'emaomp enni da anaout va maro, e vennfent va sebelia amañ. Hounnez avat n'eo ket va youl. Setu ela ar pez a reot: lakaat va c'horf war eur c'harr hag e c'holei aketus. Eur breur, unan hepken, a vezo karget d'e ambroug. D'an holl a c'houlennato anezañ a-hed an hent, e responto : « Kas a ran da Gonfert madou Sant Brendan. » Nikun ne encho ouz e dremen nemet eur brezelour kollet e lagad kleiz gantañ, ha graet Kurrin anezañ. Hennez a nac'ho kredi da gomzou ar breur. Amgredikoc'h eget ar re all, e raio outañ goulennou stank a-zivout ar pez a charre ken evezick-all, ha goude-holl e c'houilio ebarz ar c'harr. Anavezet va c'horf gantañ, trei a ray da genta ouz ar breur ha gourc'hemenn d'ezañ en eur ober ar spontusa gourdrouzou ma tilezo ar c'harr eno, ha goude-ze, o komz ouzin va-unan, e lavaro: « Gwaz Doue, amañ eo, en hor c'horn-bro, e viot beziet, d'eoc'h da veza en hon touez da zeiz ar Varnadeg. » Neuze ar breur a sello er foz toullet en e gichen. Gwelout a ray enni eun tamm aour digemmesk a ginnigo d'ar brezelour, o lavarout: « Kemerit an aour-mañ kaset gant Doue ha roit d'in aotre da dremen. » An den o tinac'h, ar breur a lavaro c'hoaz: « Mar am lezit da vont, d'eoc'h e vezo ar veli en ho meuriad ha d'ho pugale war ho lerc'h. » Ar brezelour avat a raio eun touellerez gant ar gouestl-se, ha n'e lezo ket da dremen.



Neuze ar breur a zisklerio d'ezañ kement-mañ : « Ma ne aotreit ket e vefe Sant Brendan kaset da Glonfert, n'ho pezo ket ar vuhez peurbadus ; hag evit rei d'eoc'h eur merk anat eus gwirionez va c'homzou, emaoun o vont da ziskulia d'eoc'h e petra soñjec'h pa zegouezjomp an eil gant egile : edoc'h e soñj da c'hounit evidoc'h ar veli en ho meuriad dre lakaat d'ar maro izili ho tiegez hoc'h-unan. » Pa ouezo an den-ze evelse ez eo deut eun diaveziad a-benn da anaout kuzeta menoziou e galon, ne ziskredo ket ken war ar pez a vezo bet gouestlet d'ezañ hag e lezo an hent diharz. Ar breur a hasto da genderc'hel gant e hent en eur vinniga ar brezelour gant e holl ene.

Santez Briga hag ar venec'h a douas d'an Tad gwenvidik e vijent feal da gement tra edo o paouez kemenn d'ezo.

## XXIV

## MARO SANT BRENDAN

Goude rei d'e c'hoar ha d'ar vreudeur ar c'helennadurioù a zo amañ araok, ez eas an abad doujus dreist da dreuzou leandi Eanac'h-Duin, evel pa vije bet gantañ c'hoant da vont d'e vanati e-unan; ne deas ket pelloc'h avat.

— Aotrou, emezañ, en eur sevel e zaoulagad war-du an Neñv, lakaat a ran va ene etre ho taouarn. Va salvit, Aotrou, va Doue!

Ha raktal e tinijas e ene.

D'ar sul edod, da seitekvet deiz kala-mezeven. Aet e oa Brendan en tu all da drizekvet bloavez ha pevar-ugent eus e oad. E gorf lakaet war eur c'harr a voe fiziet en unan eus ar venec'h evit beza kaset da Glonfert, da dri derveziad-hent diouz leandi Eanac'h-Duin. C'hoarvezout a reas pep tra e-giz m'en doa ar sant hen diouganet.

Lakaet e voe relegenn an Tad doujus ebarz eur bez enorus, e-kreiz eun dastumadeg divent a gristenien deut eus holl rann-vroiou Iverzon, endra ma rene Hon Aotrou Jezuz-Krist en neñv, war an douar ha war bep krouadur, en unvez an Tad hag ar Spered-Glan, da virviken, Amen.

Buhez Sant Brendan abad ha koñfesor betek amañ.

Dastumet gant RONAN KERMENE

lakaet e brezoneg

gant Y. GUILLOU.

# Guido Gezelle

**(1830-1899)**

*(da geñver kantvet deiz-ha-bloaz e c'hanedigez)*

Dirazoun emañ skeudenn ar Mestr...

Adlenn a ris e oberou, e varzonegou...

Hag e savas em c'halon eur sioulded vras, eun anken divent hag eun estlamm divuzul...

Rak, heñ ivez a verzas en e greiz, — eeun ha doueüs, — an izelegez en abeg da blegou e natur, en abeg d'e garantez ouz e bobl hag he yez. Heñ ivez a verzas c'houervoni an harlu diouz eur c'helc'h, ma oa stag outañ e holl galon.

Ha ret eo rei deiziadou eus buhez ar Mestr ?

Ganet eo d'ar c'henta a vae 1830. E dad a oa liorzour. Deski a reas d'e vab meurdez ha braventez ar vuhez war ar maeziou.

Na kaer e oa pep tra, na kaer ha doueel, e-touez ar bleuniou, ar plantennou, an evned ! Nag a liviou disheñvel dindan bannou heol an Aotrou Doue ! Ez vihanik ec'h en em roas da garout an natur-se, ma komze e dad anezi gant kement a garantez.

An natur veo hag ar bedenn a vag ar spered a oa an traou a gare ar bugel ar muia.

Studia a reas e kloerdi Roesselaere. Eno e c'hellas klevout holl rannyezou ar flandrezeg. Eno e stagas da genstrolla geriou ha troiou-lavar ar rannyezou estreget e hini. Rak e garantez ouz yez e vro a lakaas anezañ da veza eur skrivagner bras hag he doe levezon warnañ e-doug e holl vuhez. Eno ieo e savas eur varzonegig : « Gwazdour Mandel ».

Eus 1850 betek 1854 e studias e Brugge, o skriva a vare da vare barzonegou da geñver gouelioù pe obidou; kalz eus ar barzonegou-se a gaver c'hoaz moulet war skeudennou-kañv e levriou-oferenn koz.

E 1854 e voe beleget hag anvet da gelenner e skol Roesselaere, an hini end-eeun ma oa bet diskibl enni.

E 1857 e voe lakaet da gelenn war ar yezadur, ar varzoniez hag an helavarded. Eürus e voe neuze. E-touez e ziskibien e oa Hugo Verriest, ar skrivagner brudet, hag e vreur Gustaaf.

Ar c'henteliou graet gant Gezelle a oa evit e ziskibien eurveziou a levenez doueel. Eur bed a gened hag a speredelez a zigore dirazo. Diskulia a rae ar mestr d'ezo meurded an natur : ar bleuniou, ar gwez, an evned, ar gwenan, ar stêriou, holl a gomze dre e c'henou o yez c'henidik.

Hogen e benna kefridi a oa : dihuna e kalon e ziskibien eur garantez doun ouz ar yez flandrezek.

Verriest a skriv a-zivout kenteliou Gezelle : « Eur Flandrez nevez, yaouank, a zihune : beoded, lorc'h, nerz, kened a zeue d'imp, ha dougen a raemp e-pad hor buhez diwar neuze emskiant haonen hol lavar, hon arz, hor personelez d'impni hon-unan. »



Eur barz e oa Gezelle.

Trei a rae ar re all da varzed.

Hag e-pad ar bloaveziou-se e savas, gant e ziskibien hag evito, kalz barzonegou marzus, a voe embannet e 1858, dindan an ano a « Boelladennou Barzoniez » ha « Bleuniou ar Vered ». Nebeut goude e teuas er-maez « XXXIII Barzoneg ». E-touez oberou Gezelle, « Bleuniou ar Vered » eo a vez karet gant an holl a greiz kalon.

Ar pajennou glac'haret-se, an daerou-se a gendruez kristen, sklerijennet gant ar goanag kristen, a chom ar pep sklaera, ar pep glana eus kement en deus skrivet ar Mestr, hag ivez eus al lennegez izelvroat.

Talvoudus eo an dastumadennou-barzonegou-se, dre ma tiskouezont kalon aour Gezelle evel beleg.

Lies gwech e komz en e oberou ar « beleg », « blenier ar Gristenien », a wel en-dro d'ezañ dienez speredel ha materiel ar bed, hag a gan a vouez uhel splannder an dishualidigez diweza; — blenier ar Gristenien, a wel ivez kened ar vuhez hag a drugareka ar C'hrouer evit kement a vadelez. En e oberou e vev an Natur en he braventez hag en he finvidigez liesliou ; levenez ar vuhez ha trivliadou doueüs a darz anezo, dreist-holl eur garantez dreist ouz ar C'hrouer, an denelez, hag e « vugale », evel ma ra eus e ziskibien.

Hogen, n'eo ket hepken kened ar Bed a ziskulie d'ar re-mañ ; engrava a rae en o c'halonou an doujusted hag an drugarekausted ouz Hennez, a zo Krouer pep tra.

Keneilded Gezelle gant e ziskibien, avat, — ar wir vuhez, ar beurvuhez a ouie beva, an doare ma ouie ober d'ezo meiza ar gened hag ar wirionez, — keneilded hag emvuhezegez a-enep da zoare boutin ar gelennerien all, a lakaas kalz eneboarien da sevel.

Eus miz-du 1857 betek miz-eost 1859 e padas an daou vloavez burzudus, pa ganas ha pa vevas ar Mestr gant e ziskibien, ... Ha trumm, e voe skoet gant eun taol marvel, a deñvalaas e vuhez hag a harluas ar c'hen diouz e vuzellou.

E ziskibien a ouelas pa 'z eas kuit. Anvet e voe da isrener er C'hloerdi Saoz ha da gelenner prederouriez (1860), ha goude se da gure e parrez Sant Walburgis.

Diwar-benn ar rann-se eus e vuhez, ne gomzomp nemet gant enkrez. Eun dra bennak a dorras en e galon : e fiziañs en dud, — an dud-se, a gave d'ezañ e c'helled fiziout enno evel ennañ e-unan.

Argasel, heskinet e voe evel eul loen fero. E galon vlizidik a voe gloazet ken doun, ma ne voe ket barrek zoken da gana e c'hlac'har.

Skriva a reas, evit gwir, « Liziri » da Hugo Verriest, « Penaos ez a ar Bed Gangoc'h », da Eug. Van Oyen pe da g-Karel de Gheldere, « An Abardaez hag ar Rozenn », hag ar bedenn leun a



zifronkou, « War ar menez hoc'h eus pedet, hoc'h-unan-penn ».

Hogen ne oa mui an eienenn gwechall...

Beva a reas er vrasa paourentez evit skoazella re all en dienez. Hag e klaskas adkavout kempouez e spered dre studia yez ar werin. Eul levr a savas evit ar bobl, « War-dro an Oaled », e 1865, hag eur pennad goude, eul labour talvoudus a-zivout ar yez, « Loquela ». Hogen anezañ e-unan ne rae nemet « ar barz maro ».

E 1871 e voe anvet kure en Iliz an Itron Varia e Kortrijk. En aergelc'h nevez-se, tamm-ha-tamm, e serras ar goulìou koz ; kavout a reas peoc'h ar galon ; al levenez a zeuas en-dro d'ezañ ; e zaoulagad hag e galon a zigoras ouz splannded hael bepred ar Grouadelez. Staga a reas adarre da varzonia, goude beza tavet e-pad ugent vloaz. A-nebeudou e rankas sevel barzoniez ; a-nebeudou e kavas plijadur ouz hen ober. Evel ma lavar Verriest : « ar broñsou kousket a zihunas ; nevezamzeri, hag hañvi a rae zoken ».

E 1893 e teuas er-maez al levr « Kurunenn an Amzer ». Ne gavas nikun, avat, a vije a-du gantañ. Ar strollad-barnerien a roe priz pemphloaziek al Lennegez a gavas e oa al labour-se an dizudiusa eus ar re o doa da varn, peogwir en doa skrivet ar barz, — hen tamall a raed d'ezañ, — en e rannyez, hini Kornog Flandrez.

El levriou a zeuas da heul, « Garlantezioù Gwerzennou » hag ar « Barzonegou Diweza », embannet goude e varo, e kavomp eun teñzor

a varzoniez, e gloka, peurazveta gwerzennou, gant o hesonerez pinvidik, o sklaerder fresk hag o doueüsted kevrinus.

Eur Barz e oa, dre vadelez an Neñv. C'houec'h miz a-raok ma varvas e voe anvet aluzener « Kouent al Leanezed saoz ». Ne lezas ket ar garg-se kalz amzer gantañ evit pleustri war ar varzoniez.

Eur veaj a reas gant e eskob e Bro-Saoz. Klañv e oa pa zistroas. Mervel a reas e Brugge, d'ar sul 27 a viz-du 1899.

E genderv, Coesar Gezelle, a oa e-kichen e wele. Klevout a reas komzou diweza ar Mestr.

Setu-i amañ: « bevet em eus en eeunded ar galon hag ar Wirionez. » Ar bobl flamank a-bez a zeredas en-dro d'e arched. Iliz-Veur Brugge a voe re enk da zerc'hel an holl dud a zeue bremañ, meizet m'o doa e oa bet eur Flandrezad bras o veva en o zouez.

Ar varzoneg dreistdouarel « Ego Flos », savet dek devez a-raok ma varvas, a ziskouez d'imp e voe leun a beoc'h eurveziou diweza e vuhez ; daskori a rae e ene d'e Grouer, ouz E drugarekaat.

E vuhez a zo bet buhez eur gwir varz, eun den doueüs a zegemeras kalir ankeñius an dismegañs dre garantez ouz e Bobl. Peureva a reas er c'halir-se, en doare ma ouezas e teuje, goude e varo, eur rummad tud yaouank o klask tizout an hevelep pal : beva ha mervel a reas ar Mestr evit dieubidigez ar bobl flamank.

*Hervez*

Gommer TORFS.



II

War-lerc'h ar varzed flandrezat kenta a vezer anaoudek en o c'heñver evit beza adsavet, goude 1830, al lennegez vroadel hanter varo, e voe Guido Gezelle unan eus ar re genta da zegas kened c'hlan el lennegez-se. Bez' e voe anezañ ar barz en dibara eus an 19$^{vet}$ kantved, « ar barz donezonet gant Doue », dianav da genta ha priziet nebeutoc'h eget ma talveze.

Bez' e voe barz ar maeziou kaer a Flandrez, ar barz relijius, a verzas o braventez e-giz eun diskuliadenn doueel. Da bep tra, zoken d'an traouigou distera, e roas eun tammig eus e galon. Anezi e tarze ar varzoniez. E spered ne daole evez ebet ouz ar reolennou ha kement tra aotreet pe difennet ganto. Evel-se e krouas evitañ e-unan muzul e werzennou, hag eur yez founnus, livus, tennet eus feunteun ar werin, ha kizidik evelato. Ne skrive nemet pa veze awenet a-ziabarz. Neuze e kenaoze, evel eun arzour bras ma oa, ar menoziou, ar soniou hag ar muzuliou, ken na glotent kenetrezo en eun doare peurvat.

Da ziwez e vuhez, pa voe dizoloet Gezelle gant eur rummad tud yaouankoc'h egetañ, bras e voe ar souez, en Holland zoken, rak « ar pez a veze embannet e bloaveziou diweza an 19$^{vet}$ kantved evel uhelvennad ar varzoniez, a oa bet o vleunia, dianav, sioul ha kenedus, e liorz Flandrez ».

August Vermeylen, an den gouiziek ha poellek a anavez mat lennegez an Izelvroiou hag al len-

negeziou estren, a sav an daolenn-mañ eus doarearz ar Mestr flamank :

« Burzud oberou Gezelle, hag a ro d'ezañ hep arvar eul lec'h a ziforc'h e lennegez Europa, n'eo ket e vlizidigez ouz pep damliou eus ar vuhez, n'eo ket disheñvelder ken gwevn e vuzuliou, a diz pep dambleg eus ar vuhez. Bez' ez eo, e van atao kement a arzegez stag ouz kement a eeunded, en doare ma chom ar pep kizidika eeun ha didroidell. Ar varzoniez a vir c'houez vat an douar, zoken pa daol ar bleuniou divoutina. A ijin dreist ez eo, ha koulskoude ken fresk ma ne c'hell ket gweñvi. Tammou lipous a zo enni evit ar begou figus, ha koulskoude ez eo glan ha yac'h evel bara. Lennegez a liguez uhel, hogen hervez an natur. Hini ebet n'eo bet ken arzek ha ken poblek war eun dro. Ar pez a hañval heza ar c'hevrinusa a goroll war don eur ganaouenn eeun, evel ma klever war ar straedou hag al leuriou-kêr. Bevenn ebet etre ar voutinelez hag an arzour : an hent a gas d'al lein a sav nebeut-ha-nebeut, diheverz, diwar ar gompezenn ma chom pep unan. »

Guido Gezelle a zo unan eus ar vrasa barzed izelvroat a viskoaz. Eur barz meur, eur barz gwirion, ma klever e pep gwerzenn anezañ eun den hael ha bras. Kendeuzet e oa e arz gant e natur a zen; bez' e oa melezour e ene. Evel beleg e oa leun a relijiusted c'houek, pinvidik ha bugelel. Evel livour bro Flandrez, e veve unanet-start outi. Evel yezour, e krouas d'ezañ e-unan eur



benveg gouest da zisplega pinvidigeziou dispar e galon.

*Hervez*
TYNEVERUM.

— III —

*Eur varzoneg eus Guido Gezelle*

AR SKRIVER-DOUR (1)

O, loenig-dour o finval
    Gant da dammig dilhad du,
Me 'gar da bennig a riskl
    O skriva war ar gwagennou !
Redek a rez, buan-buan,
    Hep divesker na divrec'h ;
Anaout a rez an hent mat,
    Evit gwir, hep daoulagad.
Hogen, piou out, piou oas ha piou 'vezi ?
    Lavar d'in 'ta, loenig flamm,
Dalc'hmat o skriva, diskuizus,
    Lavar d'in 'ta, piou out-te ?
Redek a rez war an dour boull ha fresk,
    Ha ne finv ket an dour muioc'h
Eget gant eur mouchig avel
    O ruza flour war ar c'hoummou.
Skriverien, skriverien, lavarit d'in,
    — Ugent 'zo diouzoc'h, e gwir.

(1) Ano eun amprevanig du, « Gyrinus natans », a riskl war an dour dre finvadennou buan.

Ha daoust ha ne gomzo hini ?
Petra a skrivit aze ?
Skriva a rez, hogen an dour ne ziskouez ket
Petra 'skrivez: sell, steuzia a ra ;
Kristen ebet ne gompren ;
O skriver bihan, lavar d'in !
Hag a-zivout ar peskedigou e skrivez ?
Pe ar geotennouigou bihan ?
Pe ar bili, ar bleuñv, an deliou ?
Pe an dour ma redez warnañ
Pe a-zivout an evned a gan ?
Pe a-zivout an oabl glas,
O lufra doun a-us hag a-zindan ?
Pe war da zivoud da-unan ?
— Hag al loenig tro-didro,
Al loenig gwevn e bennig du,
A savas gant lorc'h e skouarn,
Hag a chomas sioul eur pennad :
« Skriva a reomp », emezañ, « en eur droiella,
Ar pez en deus gourc'hemennet
Ar Mestr, gwechall, o kroui :
N'eus nemet eur gentel ;
Skriva a reomp,... ha ne lennez ket ?
Diouiziek-bras out neuze !
Skriva-diskriva a reomp
Ano santel an Aotrou Doue ».

*Hervez troidigez esperantek,*
Maur. SEYNAEVE.

Notenn. — *An tri pennad-mañ a zo bet lakaet e brezoneg diwar pennadou esperantek embannet war « Flandra Esperantisto », meurz* 1930.

# Kudenn ar Yezou e Finland

Finland, anezi eur vro vihan a 3.500.999 a dud, a zo bet gwall denn d'ezi mirout hag adsevel he yez. Gwasket etre Sveden ha Rusia, levezonet eo bet gant an diou vro-se, dreist-holl gant an hini genta. A vare da vare ez eo bet yez ha sevenadurez Finland lakaet en argoll gant yezou, lezennou ha sevenadureziou Sveden ha Rusia.

### *A-raok 1809*

E 1157 e voe aloubet Finland gant Svediz. Diwar an 12[vet] kantved betek 1809 e chomas ar vro dindan beli Sveden. E-doug an 18[vet] kantved e teuas Finland da veza stourmva armeadou enebour, ha rannou eus ar vro a voe daskoret tamm-ha-tamm da Rusia. Rannidigez o bro a zihunas spered broadel ar Finned, daoust na gemeras an emzao e wir dalvoudegez nemet meur a vloaz diwezatoc'h.

Keit ha ma chomas Svediz mistri ar vro, ne voe nemet eur yez stadel, ar svedeg. Kalz lezennou ha reolennou a veze troet e finneg evelato. Yez ar

c'henwerz a oa ar svedeg, hag e svedeg e oa skrivet lennegez ar vro. Da zibenn an 18$^{vet}$ kantved hepken, e teraouas eur strollad tud, Hendrik Porthan en o fenn, studia istor ha yezoniez Finland.

Ret eo lavarout splann dioustu ne oa ket ar finneg eur yez varo; komzet e veze gant an darn vrasa eus ar vroiz, hag anavezet e veze evel yez vroadel. Rannet e oa e kalz rannyezou, avat. Ne oa ket a yez lennegel, ha ne oa er yez lennegez ebet, — netra nemet al lavariou hag ar c'hanennou tremenet a rumm da rumm hag a c'henou da c'henou.

### *Stad ar yez etre 1809 ha 1890*

E 1809 e teuas Finland da veza darn eus Impalaeriez Rusia, an Tsar o ren warni dindan an ano a Zug-Meur. Gouestlet e voe mirout relijion, lezennou ha frankiziou Finland. Gwelout a raimp pelloc'h penaos e voe dalc'het d'ar gouestlou-se.

Mennad ar Finned war-lerc'h alouberez ar Rusianed e 1809 a zo bet dastumet evel-hen : « *Svediz n'omp ket, Rusianed ne c'hellomp ket beza, Finned e vezimp.* » Broudet gant ar spered-se, e poagnjont da zaskori d'o yez he lec'h reiz, d'he lakaat da vihana war an hevelep renk gant ar svedeg.

An dud a gomze svedeg a lavaras e vije izelaet stad an deskadurez ma vije graet skol e finneg. Hag e lavarjont ouspenn ne oa ket eur yez dereat evit an darempredou-stad. An uhelidi hag ar gargidi a oa holl Svediz, pe Finned svedekaet, en



doare ma voe Emzao Finland. — anvet Emzao Fennoman, — eur stourm etre renkadou ar gevredigez koulz hag eur stourm sevenaduret ha broadel.

E derou an 19$^{vet}$ kantved, ne deas ket emzao ar yez kalz war-raok. Buan e teuas anat e ranked ober en eun doare all. Da genta, dibabet e voe unan eus ar rannyezou da yez lennegel, kudennou yezadurel a voe diluziet, ha pinvidikaet e voe ar geriadur da glota ouz ezommou an amzer. War-dro 1821 e c'houlennas studierien ar Skol-Veur ma vije savet eur Gador a gelenner finneg. Ne voe ket grataet ar goulenn. E 1824 e voe rediet pep beleg a felle d'ezañ labourat en eur barrez finnek da dremen eun arnodenn diwar ar yez.

E 1835, lusk bras a voe roet d'an emzao dre embannidigez « Kalevala », an danevell-veur vroadel, anezi eun dastumad henvarzonegou gwerin, kenaozet gant Eliaz Lönnrot. « Kalevala » en deus graet, war a lavarer, kement evit ar finneg hag an « Divina Commedia » evit an italeg. Pa voe savet en diwez eur Gador finneg er Skol-Veur, 30 vloaz war-lerc'h ar c'henta goulenn graet, Lönnrot a voe anvet da gelenner. E 1894 hepken e rankas holl gelennerien ar Skol-Veur gouzout an diouz yez, o virout ar gwir, evelato, da ober o c'henteliou er yez a garjent.

Eun ano all a bouez en amzer-se eo hini Snellman, a lavare, keit ha ma vije ar svedeg yez ar skoliou hag ar mererez-bro, e vije dic'hallus adsevel pobl ar Finned. Snellman a embannas ar

genta kelaouenn finnek, hag ivez eur gelaouenn svedek evit an dud desket, da zifenn ar sevenadur hag ar spered broadel.

E 1841 e tivizjod e vije desket ar finneg en holl skoliou bihan. E 1846 e krouas Snellman ar genta skol-vihan finnek-rik. Ne voe ket a skol-etre finnek, zoken er rannvroiou finnek, a-raok 1858. Kent ar bloaz-se, avat, tud a ijin o doa savet skoliou dislual. Ar re-mañ a reas berz, ken ma voent kemeret diwezatoc'h gant ar Stad. Kalz labour a voe graet ivez gant kelennerien bale-bro. E. N. Setälä, Kelenner Finneg er Skol-Veur, a lavar e voe graet arnodou a gelennadurez diouyezek d'ar mare-se er skoliou, hogen eur skoilh e voe kavet an dra-se kentoc'h eget eur skoazell, ha ne badas ket.

Urz a voe roet e 1850 da embann e finneg netra nemet skridou relijion, buhezegez pe arboellerez. Pe eur vad e oa, pe eur gaou, ne voe ket sevenet an urz-se e-pad pell.

E 1863 ec'h embannas Aleksander II ar reolennmañ: « Daoust ma chomo ar svedeg yez-stad ar vro, roet e vo d'ar finneg an hevelep gwiriou e-keñver ar re a gomz ar yez-se. Ar paperennou hag an dihellou savet e finneg a vo degemeret eta hiviziken ez zieub gant an holl Leziou-Barn hag holl Vureviou ar Gouarnamant e Finland. » Embannet e oa ivez e vije astennet an doare-oberse goude 1883, — da lavarout eo, a-benn 20 vloaz, — d'ar paperennou ha d'an dihellou a-berz Stad. Ne deas koulskoude an traou war-raok nemet



goustadik, hag a-enep da youl kalz tud. Aotreet e voe ivez komz finneg er Gambr. An hevelep aotre a voe roet e 1894 evit ar Sened. E 1886 e voe aotreet implij ar finneg en eskemm-liziri Stad. E 1887 e voe gourc'hemennet d'ar gargidi vihan ober gant yez o rannvro. Ar gargidi vras a c'helle ober gant ar yez a garjent. Pa ne oa ket kargidi ar gouarnamant evit skriva ar finneg, troidigeziou touet a dlee beza staget ouz ar skrid svedek. Ne oa ket rediet ar gargidi da zeski yez ar vro, hag ar c'hemmou a zeuas goustad hag a-nebeudouigou.

### *Stad ar yez goude 1890*

E diwez an 19vet kantved hag e derou an 20vet e voe klasket « rusekaat » ar vro. E 1899 e voe torret emrenerez politikel Finland dre Embann impalaerel. Ar ruseg a voe lakaet da yez ar mererezbro hag ar skoliou. Ne deas ket avat doun-meurbet, rak e 1895, war 246 a gelaouennou embannet er vro, ne oa nemet 4 en eur yez estreget ar finneg pe ar svedeg. Ar stourm evit ar finneg a gendalc'has gant kement a c'hred ha diagent.

E 1902 e voe roet an hevelep gwiriou d'ar finneg ha d'ar svedeg. Setu amañ al lezenn savet er bloazse, hervez an Ao. Setälä :

« Ar yez stadel a vo hervez yez ar parreziou. Kargidi pep lec'h a dle implijout evel yez-stad yez ar barrez pe ar parreziou, e-lec'h m'o devez da labourat. Ma 'z eus en o c'helc'h-labour meur a barrez, d'ezo yezou disheñvel, yez an niver brasa

a barreziou a dle beza implijet. Mar deo kement-ha-kement niverou ar parreziou finnek ha svedek, ar c'hargad e-unan a dle dibab, hervez doare ar gudenn, pe yez a dle ober ganti. Ne vern penaos, pep parrez drezi hec'h-unan ha pep annezad eus ar barrez drezañ e-unan a dle atao kaout e baperennou skrivet e yez ar barrez-se. Ma c'houlenn unan bennak kaout paperennou evitañ en eur yez ha n'eo ket yez e barrez, dleout a reont beza skrivet er yez a c'houlenn. Bureviou ar gouarnamant, ar re anezo o deus darempredou gant ar vro a-bez, a dle rei ar paperennou er yez goulennet gant an dud ma sell outo ar paperennou-se.

Evit yez an darempredou etre bureviou ar gouarnamant, gourc'hemennet eo d'ar c'hargad uhela implijout ar yez bet implijet gant ar c'hargad izela en hevelep degouez... Renerien skoliou ar gouarnamant, ar re a gomz en ano eur barrez, d'ezi eur yez hepken, hag ar gargidi all, a rank implijout yez ar skol, pe yez ar barrez, zoken mar deo houmañ en eur rannvro ma vez komzet ar yez all. Pa en deus eur c'hargad da ober ouz ar vro a-bez, pe ouz an hevelep niver a barreziou finnek ha svedek, e rank implijout ar yez a gav « an dereata ouz an degouez ». E bureviou ar gouarnamant e c'heller divizout e finneg pe e svedeg, evel ma karer ».

War-lerc'h an taol-reveulzi e 1905, e rankas ar Rusianed kila. Reoladur-Stad Finland a voe adsavet hag eur Gambr-Gannaded anvet gant ar bobl a voe krouet. Ne voe ket echu trubuilhou ar vro.



avat. E 1910 e voe embannet gant ar Rusianed lezennou nevez, o tiskar beli ar Gambr-Gannaded, daoust ma savas menoz boutin, Europa a-du gant Finland, o kavout « ne doa houmañ ar gwir da c'houlenn ma vije sentet d'He Reoladur gant Impalaeriez Rusia ».

Ar gouarnamant dre gannaded a voe adsavet war-lerc'h an taol-reveulzi e 1917. E 1919 e tizas Finland kaout hec'h emrenerez. Ar Republig a voe krouet neuze a voe anavezet dre ar Feur-Emglev Peoc'h gant Soviedou Rusia e 1920.

Adsavidigez ar finneg a oa deut da vad hep mar, rak e-doug ar 15 vloaz diweza e welomp ar svedegerien o c'houlenn ma vo gwarezet o yez. Diaes-meurbet eo bet diskoulma kudenn ar yezou. Ar svedegerien o-unan a oa rannet e 1919 e daou du, darn anezo o c'houlenn emrenerez ar rannvroiou svedek. Ar re all ne c'houlennent ket ar rannidigez. Fellout a rae d'ezo hepken kreski galloud ar renerez rannvroel, ha kaout eur c'hevrennadur mererezel ha barnerezel hervez ar yezou. Ar finnegerien a asante rei an hevelep gwiriou d'an diou yez. Nac'h a rejont avat mont pelloc'h. En doare ma roas ar vinistred svedek o dilez. E mezeven 1919 e tivizas ar Parlamant e vije reizennet ar gudenn evel-hen:

« Ar finneg hag ar svedeg a zo yezou broadel ar Republig.

Gwarezet e vo gant eul lezenn gwir pep keodedad a Finland da implijout e lezioù-barn hag e bureviou ar gouarnamant, evit ar pez a sell

outañ, e vammyez, finneg pe svedeg, ha da gaout e baperennou er yez en devo dibabet, en doare ma vo diazezet heñvel gwiriou ar finnegerien hag ar svedegerien. Al Lezennou hag ar Reolennou, kenkoulz ha kinnigou ar gouarnamant da Gambr-ar Gannaded, respontou, votadegou hag holl skridou ar Gambr-se a vo savet e finneg hag e svedeg.

Pa vo adaozet kevrennadur ar rannvroiou, klasket e vo, kement ha ma c'hellor, ober rannvroiou unyez, finnek pe svedek, evit ma vo niver an arallyezerien ar bihana ar gwella.

Mererez ar parreziou a vo diazezet war emrenerez ar geodediz, hervez al lezennou a-ziforch embannet a-zivout se. Reolennet eo ivez gant al lezenn penaos ha pegeit e vo lakaet da dalvezout emrenerez ar geodediz er pastellou-bro brasoc'h eget parreziou. Pa vo adaozet kevrennadur ar pastellou-se, e vo sevenet ar reolenn displeget er pennad a-raok.

An den galvet da soudard a vo lakaet en eur strollad ma vo implijet yez e barrez, nemet goulenn a rafe ma vo graet en eun doare all. Yez ar gourc'hemennou-arme eo ar finneg. »

En eul levr anvet « Finland, ar Vro, ar Bobl, ar Savaduriou, 1926 » ez eus eur pennad-skrid gant Arvi Grotenfeld, a zispleger ennañ berr-ha-berr lezennadur 1920-22 a-zivout ar yezou. Diforc'h a reer pastellou-bro unyezek ha pastellou-bro diouyezek. Diouyezek eo ar re a zo enno da vihana 10 % a arallyezerien. Ar gargidi-Stad o deus da ober gant ar vro a-bez a rank gouzout an diou



yez. Er pastellou unyezek e vez embannet an holl zihellou e yez ar bastell, daoust ma ranker el Leziou-barn hag er bureviou ubela rei eun droidigez ma c'houlenner. Er pastellou diouyezek e vez embannet an dihellou e yez pe yez, hervez ma vezont graet evit den pe zen. El leziou-barn, ar prosezou torfedel a vez graet e yez an tamallad, ar prosezou all e yez an niver-brasa. Er pastellou unyezek e vez implijet yez ar bastell en divizou e-barz ar bureviou. Er pastellou diouyezek yez an niver brasa.

Anat eo e rank an holl, pe hogos, er c'hêriou bras, komz an diou yez. Ar gargidi hervez al lezenn (gouzout a reont ar saozneg, an alamaneg pe ar galleg ouspenn alies), ar genwerzourien hag ar re o deus darempredou e pep lec'h o deus ezomm da c'houzout ar finneg hag ar svedeg war eun dro. Anoiou ar straedou zoken a zo merket en diou yez.

Er Skol-Veur, hevelep tra evit an holl, studierien ha kelennerien. Ar studierien, aval, a vez kenteliet hag arnodennet en o mammyez. Ar gelennerien a rank anavezout an diou yez, daoust na vez goulennet diganto kaout eun anaoudegez piz nemet eus unan hepken anezo. Ober a c'hellont o c'hentelioù er yez ma karont, gant ma kloto kementad ar c'hentelioù graet en eur yez ouz kementad ar studierien o deus ar yez-se da vammyez. Abaoe 1928 ez eo bet rediet kelennerien 'zo da gelenn e svedeg. Kementad ar studierien finnek e-keñver ar studierien svedek a zo 1 evit 3.

E Skol-Veur ar Micheriou e rank ar studierien anaout an diou yez, o veza ma vez kelennet ia vern e pehini.

Ar finnegerien, a oa anezo 85,2 % e 1880, a oa anezo 88,7 % e 1920. Setu amañ an niverou evit ar c'hêriou :

57 % e 1880, 75,7 % e 1920.

Evit ar maeziou :

87,8 % e 1880, 91,2 % e 1920.

Kresket en deus eta niver ar finnegerien muioc'h er c'hêriou eget war ar maeziou.

E sell eus an deskadurez, desketoc'h e vez ar svedegerien peurliesa eget ar finnegerien. A-hend-all, n'eo ket uhel stad an deskadurez er vro, o veza ma oa e 1920 tost an dederenn eus ar vroiz, oadet muioc'h eget 15 vloaz, ha na ouient ket lenn.

Niver ar c'helaouennou finnek a zo aet ivez war gresk. E 1886 e veze moulet 53 a gelaouennou e finneg, hag 41 e svedeg. E 1927 e veze moulet 398 a gelaouennou e finneg, 98 e svedeg, ha 58 en diou yez.

Hervez
Thekla J. BEERE, LL. B.
(Journal of the Statistical and Social Inquiry Society of Ireland).
*(dre aotreadur)*.

# Ar Simbol

Eun arnodenn a zo bet graet e Brest d'ar 21 a viz ebrel.

An Ao. Raymond Delaporte, eus Kastell-Neve, a zo bet barrekaet da zougen an arouez.

Eun arnodenn, pe arnodennou all, a vo graet hep mar e-pad an hañv. Skriva ar c'henta ar gwella da rener « Gwalarn », o lavarout:

1) *Pe da vare e c'helfec'h tremen an arnodenn.*
2) *E pelec'h.*

Evit ma kresko Urz ar Simbol, evit ma c'hello kemer perz e uasorc'hidigez ar vro, e ranker ober brud en-dro d'ezañ.

Rankout a reer ivez kenvoda eur wech an amzer izili ar Simbol, en eun doare bodadeg pe gendale'h.

Goulenn a ra « Gwalarn » eta ouz ar « Simbolidi » :

*Ha karout a rafec'h en em voda en eul lec'h bennak e-pad an hañv ?*

Al lec'h kinniget gant « Gwalarn » eo Brest, ar mare, unan eus deveziou kenta gwengolo.

Gortoz a reomp eta respontou hor c'heneiled.

# “Brezoneg ar Vugale”

## I. — PROFOU

| | | |
|---|---|---|
| An Ao. P. Le Roux | 20 | lur |
| An It. Andreeff | 105 | |
| An Ao. O. D. Mac Cartha Uileas | 110 | |
| Abeozen | 5 | |
| Dizano | 250 | |
| An Ao. E. Boisecq | 15 | |
| An Ao. G. Le Menn | 38 | |
| An Ao. Even | 10 | |
| An Ao. Leo Perutz | 100 | |
| An Ao. Mocaër | 200 | |
| An Ao. Y. Le Goff | 5 | |
| An Ao. Hena | 25 | |
| An Ao. A. Girard | 10 | |
| An Ao. Badoual | 15 | |
| en holl | 908 | lur |



## II. — LEVRIOU KASET

| | | |
|---|---|---|
| 2 300 Mabig Jezuz e skoliou kristen eskopti Kemper | 575 | luriad |
| 780 An Naered da veleien mignoned d'ar brezoneg | 195 | |
| Plouzeniel | 6 | |
| Ar Faoud | 2, 50 | |
| Ploneour-Lanvern | 17, 50 | |
| Kastellin | 7, 50 | |
| Gwiseni | 17, 50 | |
| Landreger | 7, 50 | |
| Gwened | 35 | |
| Pleuvian | 112 | |
| Plouenan | 25 | |
| Priel | 37, 50 | |
| Bañleg | 32, 50 | |
| Landrevarzeg | 32, 50 | |
| Brelez | 121 | |
| Mel-Keraez | 37, 50 | |
| en holl | 1 261, 50 | luriad |

D'ar c'henta a vezevenn 1930 e chome eta, e kef « Brezoneg ar Vugale » :

| | | |
|---|---|---|
| Profou koz | 2 790 | lur |
| Profou nevez | 908 | |
| Levriou kaset | 1 261, 50 | |
| en holl | 2 436, 50 | |

Da lavarout eo, 2 436, 50 luriad levriou da rei.

# Levriou Nevez

## I. — E TI « GWALARN »

EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ, gant Roparz Hemon. — Priz dre ar post: 15 lur.

ISTOR AR BED, eil levrenn. Amzeriou kenta ar Ragistorvez, gant Meven Mordiern. — Priz dre ar post : 10 lur.

ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928, gant Roparz Hemon, e brezoneg hag en esperanteg, niverenn 1 eus al « Levraoueg Keltiek Etrevroadel ». — Prìz dre ar post: 4 lur.

GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK, gant Roparz Hemon, niverenn 2 eus al « Levraoueg Keltiek Etrevroadel. » — Priz dre ar post : 4 lur.

COURS ELEMENTAIRE DE BRETON, levrenn 1, Roparz Hemon. — Priz dre ar post : 3 lur.



Biskoaz marteze n'en deus bet « Gwalarn » muioc'h a levriou war ar stern eget e derou ar bloaz 1930, ha biskoaz n'hon eus ranket gortoz muioc'h evit o c'haout. Ar voulerien, a lavarer d'imp, a rank kemer o amzer.

Evel-se, EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ, a dlee beza roet da « Walarn » e-doug miz ebrel, ne vo ket peurechu c'hoaz pa vo embannet ar pennad-mañ. N'eus ket da gredi, avat, e taleo pell. Vad a raio, a gredan, dre zegas en-dro d'ar goulou traon ankounac'haet eus bloaveziou kenta an Emzao yaouank.

Nebeut a gomzou a gavan da veuli eil levrenn ISTOR AR BED, gant Meven Mordiern. Al labour bras-se a zo dreist da bep meuleudi, evit pez a sell ouzin, da lavarout eo, evit pez a sell ouz ar yez. Taolenna a ra amzeriou kosa ar ragistorvez. Spi am eus e vo priziet gant an holl Vreiziz an donezon nevez graet d'ezo.

Anavezet eo gant lennerien « Walarn » an ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928. Advoulet eo e stumm eul levr, gant ar c'hartennou hag eun droidigez esperantek. oc'h ober niverenn genta eul levraoueg nevez, al « Levraoueg Keltiek Etrevroadel ».

Eil niverenn al levraoueg-se eo eur GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK. An dud o deus

meizet pouezusted ar yez etrevroadel evit ar pobl bihan n'eus ket ezomm diskleria d'ezo talvoudegez al levr-mañ. Ar re a zalc'h da ober fae war an esperanteg n'eus ket ezomm hen diskleria d'ezo kennebeut rak, koll amzer ne vefe ken. Lavaromp kentoc'h ez eus el levrig-se ar gwriziennou a ranker anavezout evit nteiza eur skrid esperantek, hag ouspenn eur yezadur berr eus ar yez.

Menegomp, evit ar gelennerien vrezoneg, ez eo embannet levrenn genta eur rummad kenteliou da zeski elfennou ar yez, anvet e galleg COURS ELEMENTAIRE DE BRETON.

## II. — EN TIEZ ALL

OFIS SANT ERWAN, oferenn ha gousperou, moulet e ti « Breiz », Gwengamp. — Priz : 1 lur.

SONIOU FEIZ HA BREIZ, trede levr, moulerez 4, str. ar C'hastell, Brest. — Hep priz merket.

Plijadur vras en deus graet d'in OFIS SANT ERWAN, anezañ eul levrig c'houek savet gant unan eus kaloneka ha speredeka difennerien hor yez. Evitañ da veza graet evit pobl bro Dreger, kempennet eo brezoneg al labour-se hervez ar reizskrivadur unvan, en doare ma c'hell mont eun tammig dre-holl. Moulet mat eo, hogen da gredi eo n'eus na livn nag heskenn e ti ar mouler, peogwir en deus lezet war ar golo eun ano gallek dindan skeudenn ar Sant.



Trede levr « SONIOU FEIZ HA BREIZ » a zo kalz founnusoc'h e zanvez eget an daou genta. Kalz bravoc'h eo ivez. Ennañ e kaver an holl doniou plijadurus a vez klevet er c'hendalc'hiou breizat, ha re all ouspenn. Eur rebech koulskoude : perak ne glot ket atao doare-skriva ar c'homzou skrivet dindan an notennou gant doare-skriva ar c'homzou moulet ? Daoust da se, eul labour eo hag a ra enor da « Feiz ha Breiz » ha d'an Ao. Perrot, he rener.

# Eul levr brezonek nevez evit ar skoliou

A-benn diwez miz eost e vo moulet e ti *Gwalarn* eul levr brezonek aozet a-ratoz evit ar skoliou. « *Marvailhou ar Vretoned* » eo ano al levr-se. Kavet e vo ennañ pennadou-lenn ha barzonegou.

Graet eo al levr-se da glota gant ar roll-kelenn embannet gant an Aotrou Duparc, eskob Kemper ha Leon. Ar pennadou hag ar barzonegou a zo bet dastumet, an darn vuia anezo, e bloaveziadou « Kroaz ar Vretoned », kelaouenn goz an Aotrou Vallée.

Ar brezoneg a zo brezoneg ar bobl. Hogen reizet eo bet hervez an doare-skriva unvan a vremañ. Notennou a zo bet lakaet da ziskleriñ ar geriou diaes.

Evit al levr-se, *Gwalarn* a c'houlenn skoazell an holl Vretoned a youl vat. Kasit ar profou da gef « *Brezoneg ar vugale* », d'ar chomlec'h-mañ : Gwalarn, B. P. 75, Brest (C. C. 96-38, Roazon). Pep prof, bras pe vihan, a vo degemeret gant anaoudegez vat.

# NORD-OKCIDENTO

INTERKELTA-KAJ-TUTMONDA-REVUO



NUMERO 10

SOMERO 1930

ALDONO-AL-GWALARN-BRETON-LINGVA-KVARONJARA-REVUO

# fabelo

Kiam mortis lia plej-amata, la Poeto leviĝis malrapide. Kaj anstataŭ restadi apud ŝi, apud la senviva korpo, li foriris, lasante la parencojn kaj amikojn, kunvenintc por la enterigo, mirantaj.

Li foriris...

Iuj diris, ke li estas vidinta la animon forflugante el la buŝo de l'kadavro, kiel blanka papilio, kaj ke li sekvas la papilion tra la kamparo.

Iuj diris, ke li volas verki mortkanton, longan elegion, kiel oni verkis en la pasinta tempo, kiam mortis reĝoj kaj herooj, grandaj pro sia famo, potenco aŭ amo.

Iuj diris ridetante, ke li freneziĝas.

▼

Sed nur forkurinta de sia doloro li estis.

Kaj li venis al lando, frumatene.

Tie, ĝojaj estis la ĝardenoj per vortoj en ilia beleco.

Disbruadis la maro sur gajaj rondaj ŝtonetoj per voĉa harmonio.

Kaj briladis la suno per parola lumo.

En la profundajo de la grotoj murmuradis la malhelaj vokaloj.

Kaj sonadis sur la kalva montsupro siblante kun la vento la viglaj konsonantoj.

Dum supreniris el la nevidebla valo la fajfado de la helaj vokaloj.

Pura aŭskulta ĝojo.



▼

La Poeto prenis vortojn, kaj kolektis kaj kunigis ilin.

Kaj ili ordigis sin laŭ la formo de lia doloro.

Kaj rekomute la Vizaĝon de sia doloro, la Poeto disjetis kaj dissemis ilin, kaj serĉis alian landon.

▼

Sed la homoj estis aŭdintaj la kanton. Kaj ili kopiis ĝin, dirante unu al la aliaj: « Vidu, kiom bela ĝi estas! » Ili presis ĝin sur bela papero, per bona inko kaj novaj literoj. Oni legis ĝin mallaŭte. Oni legis ĝin laŭte. Oni senatente lernis ĝin, kaj ĉie oni laŭdis ĝin.

Kaj kvar versojn el ĝi oni enskribis sur la tombo de la plej-amata.

▼

Kiam revenis la Poeto, oni montris al li la kanton. Li ne rekonis sian doloron.

Tiam, kiel la aliaj, li opiniis, ke la kanto estas bela.

Kaj li fieris.

Roparz HEMON.
(el la Bretona tradukita).

# " internacia kelta biblioteko "

Jus aperis la du libroj unuaj de nova kolekto, — jam de longe projektita, — INTERNACIA KELTA BIBLIOTEKO.

La unua libro estas « *Esploro pri la Situacio de la Bretona Lingvo en 1928* », verkita de S-ro Roparz Hemon. Ĝi enhavas esperantan kaj bretonan tekstojn kun kartoj. La prezo (afranko enkalkulita) por eksterlando estas: svisaj frankoj 0,75 (aŭ tri respondkuponoj).

La dua libro estas « *Esperanto-Bretona Vortareto* », de la sama aŭtoro. La prezo estas la sama.

Ni intencas daŭrigi la kolekton, kiu celas kunigi dokumentaron pri la keltaj nacioj.

# geografiaj nomoj

En la sesa numero de « NORD-OKCIDENTO » ni publikigis liston de la ĉefaj geografiaj nomoj de Kimrujo kaj Bretonujo. Nun ni publikigas samspecan liston, enhavante la ĉefajn geografiajn nomojn de Irlando kaj Skotujo.

Oni trovos maldekstre la anglan terminon, meze la keltan (irlandan aŭ skotan) terminon, kaj dekstre proksimuman elparolmanieron laŭ esperanta ortografio.



**Irlando**

| | | |
|---|---|---|
| Antrim | Aontroim | Entrim |
| Armagh | Ard Macha | Ard Maĥa |
| Belfast | Beal Feirste | Bel Ferŝte |
| Boyne | Boinn | Bojn |
| Carlow | Ceatharlach | Katerlaĥ |
| Carrick | Cara Droma Ruisc | Kara Droma Ruŝk |
| Castlebar | Caisleán an Bharraigh | Kaŝlan an Varig |
| Cavan | Cabhan | Kavan |
| Clare | Contae an Chlair | Kontee an Ĥlar |
| Clonmel | Cluain Meala | Kluen Mala |
| Connemara | Conmaicne Mara | Konmikne Mara |
| Cork | Corcaigh | Korkig |
| Donegal | Tir Chonaill | Tri Konel |
| Down | Contae an Duin | Kunde an Dun |
| Downpatrick | Dun Phadraigh | Dun Padrig |
| Drogheda | Droichead Atha | Drohad Aha |
| Dublin | Baile Atha Cliath | Bla Klie |
| Dundalk | Dun Dealgan | Dun Dalgan |
| Ennis | Inis Cluana Ramhfhada | Iniŝ Kluana Ravadŝ |
| Enniskillen | Inis Ceithleann | Iniŝ Kelen |
| Fermanagh | Fearmonach | Farmonaĥ |
| Galway | Gaillimh | Galiv |
| Kerry | Ciarraighe | Kiri |
| Kildare | Cill Dara | Kil Dara |
| Kilkenny | Cill Choinnigh | Kil Kinig |
| Killarney | Cill Airne | Kil Arne |
| King's County | Ua bhFailghe | O Valje |
| Kingstown | Dun Laoghaire | Lun Lere |
| Leitrim | Liathdrom | Lihrom |
| Liffey | Life | Life |
| Lifford | Leithbheare | Levar |
| Limerick | Luimneach | Limnaĥ |
| Londonderry | Doire Cholaim Chille | Dire Kolim Kile |
| Longford | Longphort | Longfort |
| Lough Neagh | Loch nEachach | Loĥ Naĥaĥ |
| Louth | Conndae Lughmhaighe | Kunde Luvl |
| Mayo | Muigheo | Muio |
| Meath | Conndae na Midhe | Kunde na Mi |
| Monaghan | Muineachan | Minaĥan |
| Mullingar | An Muilleann Cearr | An Milan Kar |
| Omagh | An Oghmhagh | An Ova |
| Queen's County | Laoighis | Liŝ |
| Queenstown | Cobh | Kov |
| Roscommon | Ros Comain | Ros Koman |

| | | |
|---|---|---|
| Shannon | Sionainn | [illegible] |
| Sligo | Sligeach | [illegible] |
| Suir | Siuir | Ŝuir |
| Tipperary | Tiobraid Arann | Tobraj Aran |
| Tralee | Traigh Li | Traĝ Li |
| Trim | Baile Atha Truim | Bal a Trim |
| Tullamore | An Tulac Mor | An Tulag Mor |
| Tyrone | Tir Eoghain | Tir Oun |
| Waterford | Port Large | Port Large |
| Westmeath | Iarmhidhe | Irvi |
| Wexford | Loch gCarman | Loĥ Garman |
| Wicklow | Cill Mhantain | Kil Vantan |

**Skotujo**

| | | |
|---|---|---|
| Aberdeen | Obhar Dheathan | Obar Jen |
| Argyll | Earra Ghaidheal | Era Gil |
| Arran | Arainn | Aran |
| Banff | Banbh | Banav |
| Ben Macdui | Beinn Mac Dubh | Ben Mak Dui |
| Ben Nevis | Beinn Nimheis | Ben Niviŝ |
| Bute | Bod | Bod |
| Caithness | Gallaibh | Galav |
| Cantyre | Ceann Tire | Kan Tire |
| Clyde | Abhainn Chluaidh | Avon Ĥlui |
| Coll | Cola | Kola |
| Cromarty | Crombath | Kromba |
| Dornoch | Dornach | Dornaĥ |
| Dumbarton | Dun Breatann | Dun Bretan |
| Edinburgh | Dun Eideann | Dun Edjen |
| Eige | Eilean Eige | Elen Egje |
| Elgin | Eilginn | Eligin |
| Forth | Foirthe | Forhe |
| Glasgow | Glascho | Glasĥo |
| Glen More | Gleann Mor | Glen Mor |
| Harris | na h-Earradh | na Hara |
| Hebrides | Innse Gall | Inŝe Gal |
| Inverness | Inbhir Nis | Inver Niŝ |
| Islay | Ile | Il je |
| Jura | Diura | Djura |
| Kincardine | Cinn Chardain | Kin Ĥardin |
| Minch | a ' Mhaoil | a Vojl |
| Mull | Muile | Milje |
| Nairn | Inbhir Narunn | Inver Narun |
| Orkney Islands | Arcaibh | Arkiv |
| Perth | Peart | Perĉ |



| | | |
|---|---|---|
| Renfrew | [illegible] | Rin Frju |
| Ross | [illegible] | Ros |
| Roxburgh | [illegible] | Raije Vol |
| [illegible] | [illegible] | Skor Vor |
| Skye | an t-Eilean Sgitheanach | an Tŝelan Sklannaĥ |
| [illegible] | [illegible] | [illegible] |
| [illegible] | [illegible] | Sruklin |
| [illegible] | [illegible] | Kativ |
| Tay | Tatha | Taha |
| Tiree | [illegible] | Tirj |

# la keltoj kaj esperanto

Multaj el niaj legantoj eble kredas, ke ni estas la unuaj keltaj esperantistoj.

Jen tio, kion ni legas en la brita gazeto « *International Language* », en artikolo de R. H. Geoghegan, « La Unua Semo » (Junio 1930, pĝ. 137):

« *Inter la unuaj gazetoj, kiuj okupiĝis pri Esperanto, estis* Celtia, *eldonata en Dublino kaj redaktata da D-ro Fournier d'Albe, kiu post tiam distingiĝis en la universitatoj de Manchester kaj Londono, kaj kiu prelegis pri « Radio » en la Somera Universitato ĉe Edinburgo en* 1926. *D-ro Fournier d'Albe akiris plenan scion pri la lingvo kaj la movado, kaj presigis multajn laŭdajn artikolojn pri ĝi en sia gazeto.* »

Oni scias, ke *Celtia* estis la unua interkelta gazeto. Ĉu iu el la legantoj de « Nord-Okcidento » povus sendi al ni pliajn detalojn pri tiu afero?

## en flandrujo

1. La unua kongreso de la flandraj esperantistoj okazis en Antverpeno, dum Pentekosto. Tiuokaze, Sr-o Roparz Hemon sendis al la flandraj samideanoj saluton je la nomo de la bretonaj esperantistoj.

2. La 12-a numero de « Flandra Esperantisto » publikigas jenan anoncon:

« Gekursanoj, kiuj baldaŭ finos esperantan kurson, deziras korespondi letere kaj poŝtkarte kun ĉiulandaj esperantistoj, sed precipe kun anoj de malgrandaj, subpremataj popoloj. Respondo garantiita. Skribu al : Flandrema Grupo Esperantista, Conscienceplein, Antwerpen. »

Se iu kelta esperantisto deziras korespondi, li do skribu plej baldaŭe.

## universala kongreso

La 22-a Universala Kongreso de Esperanto okazas en Oxford (Anglujo), de la 2-a ĝis la 9-a de Aŭgusto. Ni bedaŭras, ke ni ne havas lokon por priparoli ĝin pli longe. Interesatoj skribu al: Sekretario, 142 High Holborn, London W. C. 1.

*La abonprezo por 1930 estos du respondkuponoj, aŭ ses pencoj, aŭ tri francaj frankoj.*

Nia adreso estas:
NORD-OKCIDENTO
GWALARN
B. P. 75
39-bis, straed ar C'hastell
BREST
(Bretonujo)

*La Administranto :* Y. DREZEN    Moulerez, str. ar C'hastell, Brest

Da zont er-maez hep dale:

ROPARZ HEMON

# EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ

Priz: 15 lur.

El levr-se, ennañ war-dro 260 pajenn eo bet dastumet ar pennadou-skrid embannet gant Roparz Hemon er c'helaouennou adal 1923 betek 1929. Bez' e vo unan eus ar pouezusa levriou moulet e brezoneg biskoaz.

Moul. Str. ar C'hastell, 4, Brest. *Ar Merour:* Y. DREZEN.

## EMBANNADURIOU GWALARN

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.

J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — 6 lur.

T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.

TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — 5 lur.

GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — 1 lur.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.

B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.

H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.

Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.

Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.

Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

AR SIMBOL. — 0 lur 50.

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.

M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.

A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.

A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.

Roparz Hemon — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

